# GWALARN

## PREDERIADENNOU
### DIWAR-BENN
## AR YEZOU HAG AR BREZONEG

gant

MEVEN MORDIERN

(Levrenn III)

**82**

GWENGOLO 1935

# Prederiadennou

## diwar-benn

# ar Yezou hag ar Brezoneg

gant

**MEVEN MORDIERN**

(Levrenn III)

TAOLENN



## XXVII. FRAMMATAERIEN HA STERNATAERIEN BOBLAÑS KASERIEN WAR-RAOK AR SAOZNEKAAT ER STADOU-UNANET

Brasa trokadeg-yezou c'hoarvezet en hon Amzer eo an hini a gemeras lec'h e Stadou-Unanet Amerika e-doug an XIX$^{vet}$ kantved. Pa zeraouas, e 1840, enbrôadeg veur Europiz er Stadou-Unanet, edo o veva er vro-se eur boblañs a zek milion hanter a Wenngroc'heneien, orinet an darn-vuia anezo e Breiz-Veuriz (Saozon, Kembreïz ha Skosed) deuet da ober o annez eno er XVII$^{vet}$ kantved, p'edo eus ar vro unan eus perc'hennadennou Rouantelez Unanet Breiz-Veur hag Iwerzon.

Eus 1840 da 1900, e tegouezas er Stadou-Unanet naontek milion a ziavaezidi, ma tilestras an hanter anezo tost-da-vat etre 1880 ha 1900. War an naontek milion-se, seiz milion, war bouez nebeut, a oa anezo Iwerzoniz ha Breiz-Veuriz (Saozon, Kembreiz ha Skosed). Alamaned, Skandinaviz ha Gallaoued (Gallamerikaned o tont eus ar C'hanada ar pep brasa eus ar re-mañ) e oa an darn-vuia eus an daouzek milion a dud-all.

Diwar ar bloaz 1900, e teuas kemm en andon hag e brôadelez an enbrôerien. Bete neuze e oa bet eus ar pep niverusa anezo tud o tont eus broiou Gwalarn ha Hanternoz Europa. Diwar 1900, ez eas war zigreski tamm-ha-tamm Gwalarniz ha Hanternoziz, e-keit ma veze o kreski an enbrôerien eus broiou

Reter ha Kreisteiz Europa n'o doa pourchaset beteneuze danvez-pobla ebet, kouls lavarout, d'ar Stadou-Unanet : Poloniz, Lituaniz, Rusianed, Roumaniz, Hungariz, Aostrianed, Tcheko-Slovaked, Kroated, Serbed, Albaniz, Gresianed, Italianed. Betek Gwenngroc'heneien eus Kornog Azia, Armeniz, Turked ha Sirianed, a voe gwelet o tegouezout.

An darn-vuia eus an enbrôerien-se diwar gouennou europat ar Reter hag ar C'hreisteiz, e-lec'h mont da ober o annez war ar maez evit hen difraosta ha beva eno diwar gounit douar ha maga loened, a yae d'en em dolpa er c'hêriou bras, labouradegou enno, o lakaat war eun dro da ziskenn feur ar gopradou-labour evit ar vicherourien eus ar vro ha da greski niver an davanteien. Ouspenn-se, abred e voent sellet gant broïz evel tud diwar brôadou re warlerc'hiet, ha re zisheñvel diouz an Amerikaned dre o gouenn, o zemz-spered, o giziou hag o c'hredennou evit ma vije aes o saoznekaat ha ma c'helljed zoken tremen an amerikanidigez anezo da veza eur mad evit ar peb-all eus ar vrôad. Gant-se, diwar-bouez meno an holl, e voe savet gant pennou ar vro lezennou strisoc'h-strisa ouz an enbrôadeg. Goude heulia, e-pad meur a gantved, e-keñver an enbrôerez, lezenn *an nor digor-frank d'an holl*, e voe lakaet an Amerikaned, gant tro ar plegennou ha gant ar c'hemmadennou c'hoarvezet en danvez-pobla a zeue d'ezo eus a dremor, da vont betek he feuz-serri (1).

N'emañ ket kaset da benn, pell ac'hano, ar saoz-

(1) P. Leroy-Beaulieu, *Les Etats-Unis au XXe siècle*, pevare mouladur, 1909, pp. 53-65 ; Firmin Roz, *L'Amérique nouvelle*, 1923, pp. 224-5 ; *L'évolution des idées et des mœurs américaines*, 1931, pp. 202-4.



nekaat eus an holl zanveziou-pobla enbrôet er Stadou-Unanet abaoe kant vloaz. Darn eus ar re gosa-deuet zoken, ar re a drevadennas e-doug ar XVII$^{\text{vet}}$ hag an XVIII$^{\text{vet}}$ kantved, o deus lezet war o lerc'h diskennidi a c'heller lavarout anezo ez int amerikanaet hep beza koulskoude peursaoznekaet e-keñver ar yez.

Kent 1840, e-pad ar XVII$^{\text{vet}}$ hag an XVIII$^{\text{vet}}$ kantved, e oa deuet da chom war zouar ar Stadou-Unanet, ouspenn saoznegerien a Vreiz-Veur, bagadou a nann-saoznegerien, bras a-walc'h o niver, hep beza koulskoude keñveriadus e nep doare d'an engroez a zegouezas goude 1840. Etre 1609 ha 1664, Suediz ha Hollandiz o doa savet, war ribl ar stêriou Delawar ha Hudson, eun Nevez-Sued hag eun Nevez-Holland (2). Etre 1635 ha 1755, e oa aet Gallaoued da veva e Louiziana hag en eun nebeut gedlec'hiou ha kreñvlec'hiou dastrewet a-hed ar stêriou Mississipi hag Ohio betek al Lennou-Meur en Hanternoz (3).

(2) *Het Nederlandsche Seewesen*, 2 levrenn, Haarlem, 1858 ;
S. van Brakel, *De Hollandsche Handels compagnicën der 17e*
*eeuw*, Hag, 1908 ; De Lannoy ha Van der Linden, *Hist. de*
*l'expansion coloniale des peuples européens : Néerlandais*,
Brussel, 1911 ; T.W. Fulton, *The sovereignty of the sea*, Lon-
don, 1911 ; G. Edmundson, *Anglo-dutch rivalry, 1600-1653*, Oxford,
1911 ; A. Johnson, *Swedish settlements on the Delaware*, New-
York, 1911. H.a.

(3) E 1635, e voe gwelet evit ar wech kenta red hanternoz
ar Mississipi gant eur redour-koad gall eus ar C'hanada. Eus
1698 da 1702, e voe savet kenta annezadou-Gallaoued Louiziana :
kreñvlec'hiou Biloksi, Mobil ha Rozalia. Ar re vrudeta eus an
annezlec'hiou diazezet gant ar C'hallaoued er C'hornog eo
Detroit (savet e 1701), an Nevez-Orleans (savet e 1717), ha Sant-
Loeiz (savet e 1764), deuet bremañ da gêriou bras. Ar re-all a
zo aet da get, pe o deus kollet o ano gallek, pe distummet
eo bet hemañ betek dont da veza dianavezadus : *Vide-Poche*
(e-kichen Sant-Loeiz), da skouer, a zo aet da *White Bush* gant
ar saoznegerien, Elizea Reclus, *Le Mississipi*, war *Rev. des Deux*
*Mondes*, 15vet a viz Gouhere 1859.

Goude 1664, pa voe kouezet e dalc'h Bro-Saoz an holl gevrenn reterel eus arvor Norz-Amerika en em astenn etre Akadia ha Florida, e teuas bagadou Alamaned da ober o annez e Pennsilvania (e 1681 hag er bloaziou war-lerc'h), e Karolina an Hanternoz (e 1709), e Karolina ar C'hreisteiz (etro an hevelep mare) hag e Jeorjia (1732). E 1685 hag e 1707, an diou Garolina a rôas bod da vagadou Gallaoued, hugunoded anezo, argaset diouz Bro-C'hall en abeg d'o c'hredenn.

A-hend-all, an dud a oa deuet eus Breiz-Veur da veva er vro n'oa ket anezo-holl saoznegerien. Kembreïz a genoberias, gant tud diwar brôadeleziou-all, da bobla Pennsilvania. Pa voe niveret, e 1685, poblañs an drevadenn-mañ, e voe kavet e oa 2000 den o chom e Filadelfia, ar gêrbenn anezi, hag 8000 war ar maez. An hanter hepken eus an dek mil den-se a oa Saozon. Alamaned ha Skosiwerzoniz (4) e oa an darn-vuia eus ar re-all, hag, en nemorant, e oa kalz a Suediz, a Gembreïz hag a C'hallaoued. Goude 1715, ha dreist-holl goude 1745, bagadou stank a Diruheliz eus a Vro-Skos, o tec'hel diouz o meneziou m'edo oc'h en em astenn garo warno beli ar Saozon, a zeuas da ober o annez e Karolina an Hanternoz, e Karolina ar C'hreisteiz hag e Jeorjia. Bez' e oa anezo-holl gouezelegerien rik, dic'houźvez a-grenn — nemet eun den uhel bennak en o zouez — eus ar saozneg. Ha kement-all a c'heller lavarout eus

(4) Skosiwerzoniz, da lavarout eo Skosed ganet en Iwerzon, en trevadennadou bet savet er vro-se gant ar Skosed er XVII[vet] kantved. Er c'hiz-se e lavarer Skosamerikiz, Saozamerikiz, Spagnamerikiz, eus ar Skosed, ar Saozon hag ar Spagnoled ganet en trevadennou savet en Amerika gant ar poblou-se.



an estrenyezerien-all. An holl dud-se, gouezelegerien, kembraegerien, gallegerien, alamanegerien, kenvodet an darn-vuia anezo diouz o brôadeleziou, ha strewet dre vaeziou didud pe beuz-didud, o veva ar bloazpad war o douarou, o kaout darempred ebet pe nebeut a zarempred gant an annezadou disheñvelyezek diouto (5), a vanas e-pad meur a remziad feal d'o yezou genidik. Ar Vorianed, bet rôet d'ar Ouezeled a Vro-Skos entrevadennet en diou Garolina hag e Jeorjia, a zeskas digant o mistri ar gouezeleg, ha bez' ez eus bremañ c'hoaz, er Stadou-Unanet, eun tregont mil bennak a Vorianed, diwar ouenn sklaved ouezelekaet an XVIII[vet] kantved, m'emañ d'ezo nevez-keltieg Bro-Skos o yez a-berz tad ha mamm, ha na reont gant lavar-all ebet nemet hennez pa vezont kenetrezo (6). Kerkouls brudet e teuas da veza Tiruheliz Vro-Skos er rannvroiou eus ar Stadou-Unanet m'edont o chom, ma voe degemeret en XIX[vet] kantved o gwiskamant brôadel da zilhadsoudard e bagadou-zo eus armead ar Stadou. Ar bagadou gwisket er c'hiz-se n'oa enno da soudarded nemet tud a ouenn skosiat (7).

(5) Diwar-benn an nebeut a zarempred a oa etre an Amerikaned neuze, lenn F. Roz, *Histoire des Etats-Unis*, 1930, pp. 98-9.

(6) Bez' ez eus, eus ar Vorianed-se, *the Black Celts* « Kelted du » ar geltiegouriez, *Rev. celt.* III, 1876-1878, p. 112.

(7) En armead ar C'hanada, rannarmead an Ontario, ez eus bet ivez, betek derou an XX[vet] kantved da vihana, rejimantou Skosamerikaned gwisket diouz giz Tiruheliz. Beneat-Herri Revoil, en e levr *Le Sport américain, chasses excentriques dans l'Amérique du Nord*, Tour, 1882, pp. 33-40, a zeu gantañ eun istor fentus a-walc'h diwar-benn an daou loen beo (eur c'haro hag eur c'hi) a dalveze da arouez da rejimant Tiruheliz New-York e 1836-1844. Talvezout a rafe ar boan skriva e brezoneg eul levr da gounaat ar roll c'hoariet gant Skosiz en Norz-

Pa gounaer an niver bras a nann-saoznegerien a zo aet da veva er Stadou-Unanet kerkent hag ar XVIIvet kantved, ha pa bouezer ar c'hresk souezus a zo bet warno, er goudevez, gant feur uhel-kenañ ar ganedigeziou en o zouez (8) ha gant an enbrôadeg vras eus an XIXvet kantved, e c'houlenner gant sebez penaos en deus gallet ar saozneg, yez ar pep nebeuta, dont da veza ar yez penna, ar yez veur, er vro vras-se. Meur a abeg a zo bet d'an darvoud, ha setu amañ unanou anezo :

1° Diwar brôadeleziou re niverus ha re zisheñvel an eil diouz eben e oa an nann-saoznegerien evit ma c'hellje sevel emgleo etrezo ouz ar saoznegerien. Niverusoc'h egeto a-vloc'had, e oant nebeutoc'h pa selled outo dre bep a vrôadelez.

2° Eur gwander-all d'an nann-saoznegerien e oa ma veze anezo peurliesa tud dizesk, deuet eus renka-

Amerika e-pad ar XVIIvet, an XVIIIvet hag an XIXvet kantved. Rak bras, hag enorus alïes, eo bet ar perz o deus kemeret ken er brezeliou a reuzias meur a wech ar rannvedad-douar-se, ken en ergerzadennou-dizolôi-bro o deus digoret d'an trevadennerez ar gouelec'hiou ec'hon en em astenne eus ar meneziou Allegani d'ar meurvor Habask.

(8) Stank e veze an tiegeziou niverus e-touez Europiz enbrôet er Stadou-Unanet er XVIIvet hag en XVIIIvet kantved : Suediz, Hollandiz, Saozon, Skosed, Gallaoued, Alamaned, h.a. Eus ar paota edo en o zouez an tiegeziou a zek bugel hag ouspenn. E-kerz hanterenn diweza an XIXvet kantved, gant ar gemmadenn degaset en doare-beva dre ar gêrveurekaat hag ar meurijinerezekaat eus ar vro, ez eas war zibaotaat, war rouesaat, an tiegeziou-se. C. de Varigny, *La Femme aux Etats-Unis*, 1893, pp. 10-48 ; Th. Bentzon, *Les Américaines chez elles*, 1896 (mouladur distag) ; diwar *Rev. des Deux Mondes*, bloaveziadou 1894, 1895); *Femmes d'Amérique*, eil mouladur, 1900 ; F. Roz, *L'Amérique nouvelle*, 1923, pp. 49-50 ; *Evolution des idées et des mœurs américaines* 1931, pp. 221-31.



dou izela o foblou, hep emskiant vrôadel ebet nemet eun dister hini, n'oa ket evit herzel pell ouz an enebderiou nag evit teurel kalz a frouez. Gwir kement-se dreist-holl eus brasa tolpad nann-saoznegerien a zo bet a bep amzer er Stadou-Unanet : hini an alamanegerien. Ar pep muia eus ar re-mañ a oa tud diwar ar maez, koueriaded dall ouz kement na denne ket da vad o c'hof. Biskoaz ne zeuas d'ezo da uhel-vennad en o spered lakaat ar saoznegez en argoll dre glask sevel eur vrôad alamanek stummet diouz padout. E-keit ha m'edont divarrek d'ar mennad-se, ar saoznegerien, en enep, en em gavas abred en o zouez tud raggweler dre an deskadurez ha boaz ar prederia, hag en em nec'has diwar-benn amzer da zont ar saozneg en o bro o welout enni kevrennadou ec'hon tudet ha piaouet gant alamanegerien nemetken.

3° Ar pez a zo bet lavaret eus an Alamaned dre vras n'eo nemet hanter-wir eus ar brôadeleziou-all. E-touez an hugunoded a zeuas eus Bro-C'hall da vrôa en Amerika e oa kalz a dud a benn hag a galon, d'ezo deskadurez a-walc'h evit beza stag-mat ouz o yez hag o brôadelez. Heñvel e c'hoarveze gant Hollandiz an Nevez-Amsterdam (New-York bremañ) hag an trevadennadou-all hadet war riblou stêr Hudson betek Albani en hanternoz. Ar Ouezeled eus a Vro-Skos, int-i ivez, hag en o zouez ar beorien dilenn kerkouls hag an dud uhel, a oa doun ha kreñv enno an emskiant vrôadel. Kreñvaet e oa bet c'hoaz gant ar gwall-zarvoudou o doa o lakaet da zivrôa da Amerika : ar Saozon oc'h ober o mistri e meneziou Bro-Skos, o tana, o laza hag o walla e pep glen, o terri dre-holl urziadur ar c'hlaniou, o tistroada ar

pennou anezo, o tifenn dougen ar gwiskamant brô-adel, o verza ar perc'henna-armou, h.a. (9).

Zoken e-touez an Alamaned ez eus bet, a-hiniennou pe a-strolladou, tud a zeskadurez, stad enno gant o alamanegez. Ar c'henta bagadou Alamaned a zilestras en Amerika etre ar bloaziou 1685 ha 1709 ne oa enno nemet ranngredenneien diouz an dibab, Peurzeolidi, Mennoïz, Advadezerien, Breudeur voraviat, h.a., anezo peurliesa tud desket hag en o aez, disheñvel a-grenn diouz an tropelladou koueriaded dizesk ha didra eus ar Palatinat, an Hanover hag ar rannvroiou-all eus an Alamagn, a zeuas er bloaziou war-lerc'h, argaset gant ar brezel, an naonegez ha krizder ar goañvou. E-kerz an XVIII[vet] kantved, e rôas adarre Amerika degemer d'eun nebeut Alamaned desket, anezo speredou ginet, a dec'he rak giziou sklavek ha brein-holl Europa hag a zeue da glask, e-kreiz natur ouez Amerika, ar frankiz hag ar c'hlanded-veva. Etre 1832 ha 1853, e teuas da c'houlenn bod er Stadou-Unanet Alamaned desket-all, anezo republikaned ha hael-speredeien, a dec'he diouz o bro diwar abegou politikel, dre euz rak ar spered a vac'homerez a oa o ren enni (10).

Emskeudenni a dleomp dre hor spered ar pez eo bet ar gevrenn a Amerika a anvomp bremañ ar Stadou-Unanet evit Europiz ar XVII[vet], an XVIII[vet]

(9) Goude brezel 1745 dreist-holl, e voe douget an darn-vuia eus al lezennou-se. Gouarnamant Bro-Saoz a aesaas d'ar Ouezeled tremoria da Amerika gant an dezo anat da beurwanaat Tiruheliz ha da abretaat peoc'hidigez ar vro dre gas er-maez ar pep brezeleka hag ar pep diblegusa eus ar boblañs.

(10) Tonnelat, *Expansion allemande hors d'Europe*, pp. 2-8.



hag an XIX[vet] kantved (11). Aes hen ober dre lenn al liziri, an eñvorennou hag ar romantou skrivet gant tud ar c'hantvedou-hont, ha netra dudiusoc'h eget an enklask-se, hor c'has d'eur marevez m'edo c'hoaz war ar bed eun douar-bras goullo, dieub a-grenn diouz brein-krign an dreist-pobla (12). Eur seurd Douar ar Bromesa eo bet Amerika, d'ar mareveziou-se, evit rummadou bras eus hor c'hen-douarbraziz. Ar beorien didra, tonket d'ezo en Europa beva atao en dienez hag er veveliez, a wele en Amerika ar vro ma oa enni douarou diberc'henn na c'hortozent nemet labourerien evit o sevel da vistri ha da binvidien. Ar ranngredenneien, ker stank er XVII[vet] hag en XVIII[vet] kantved, a verze eno ar vro ma c'hellent beva diouz o c'hredenn, a-c'houez d'an holl, hep beza kasaet, dismegañset, heskinet, mac'homet hag argaset. Du-hont edo ar frankiz o ren evito. Du-hont, gant ma vefec'h onest, ne gavo den abeg ennoc'h hag e viot lezet da veva diouz ar reolenn ho po dibabet. Ar speredou diazez, trôet da studia ar mein, ar plant, al loened, evel ma c'hoarveze ken aliès en XVIII[vet] hag en XIX[vet] kantved, a oa hoalet gant Natur ouez Amerika hag an danveziou dianav

(11) Ar c'hevrennou-all eus Amerika, ar re en em astenn en tu kreisteiz d'ar Rio Grande del Norte betek raz Majellan, n'o deus ket dedennet Europiz keit ha m'eo bet o poueza warno yeo kasaüs Spagniz ha Portugaliz. Deberle, *Histoire de l'Amérique du Sud*, 1878 ; Capitan ha Lorin, *Le Travail en Amérique avant et après Colomb*, 1914, pp. 383-456 (kevrennou spagnat-portugalat Amerika).

(12) Ober a ran amañ eur brein-krign eus an dreist-pobla dre ma kounan an holl siou fall a sach d'e heul, gant a rajed. Evel m'emañ ar c'hrenn-lavar rusian : « Heñvel an dud ouz an avalou : laket a vern, e vreinont ». Kêriou bras ar Bed, re vremañ ha re wechall, a laka anat gwirionez ar c'hrennlavar-se,

a studi a varnent beza e-kuz a-vil-vern en he c'hreiz (13). Ker stagus-all en em astenne krampinell an Natur-se war an dud a gare an avantur hag ar riskl : soudarded, beajourien, hemolc'herien, peskketaerien, merdeidi (14). Miliadou tud a bep dere, eus a-douez hor c'hendouarbraziz, o deus kavet en Amerika ar pez a glaskent, hag o deus renet, a-drugarez d'ezi, eur vuhez diouz o c'hoant, pe sioul hag eürus war o flantadegou, pe taol-distaol ha boemus e-kreiz koadegi ha geotegi ar gouelec'hiou.

E-touez tud bet d'ezo o mennad ha frankiz d'ezo d'en em astenn a bep tu a-dreuz digenvezderiou didermen, diaes e tiwanje ar spered a warizi, a zroukrañs hag a gasoni a ziwan anezañ e-unan er rannvedadou-douar tudet re-stank, hag a laka enno ar brôadou, ar ranngredennadou hag ar renkadou eus ar Gevredigez da sevel an eil re ouz ar re-all ha d'en em zispenn gwasa ma c'hellont. An den a zo leun e c'hrignol hag a vev war e dra, dishual, hep amezeien re nes ha kargidi re stank evit e ziaeza, ne vez ket douget da selaou ouz mouez an amprevaned binimus n'o deus ken micher nemet lakaat an droukrañs hag ar gasoni da sevel etre an dud. « Beva ha lezel da veva », ken natur eo

(13) Lenn, da skouer : P. Fontaine, *The Great Deserts and Forests of North America* ; Audubon, *Scènes de la Nature dans les Etats-Unis et le Nord de l'Amérique*, 1857 ; J. Leclerc, *La terre des merveilles*, 1866 ; A. Tissandier, *L'Utah et l'Arizona*, war *T. du M.*, 1886 ; *Six mois aux Etats-Unis*, 1886 ; Doktor E. T. Hamy, *Les voyages du naturaliste C. A. Lesûeur dans l'Amérique du Nord (1815-1837)*, 1904. H.a.

(14) Ac'hano an awen a verzer betek en oberennou al lennegezdiduella bet savet gant tud o deus bevet er vro ma komzont anezi evel ar c'habiten Maen-Red (*The Scalp Hunters, a romance of Northern Mexico*, h.a.).



bet d'an Amerikaned ober diouz ar reolenn-se kenetrezo, e-pad tri c'hant vloaz, ha m'eo bet d'eomp-ni, Europiz, enket en hon tammig ledenezenn stag ouz Kornog Azia, en em daga, en em zrailha hag en em vac'homi hep paouez. *Ar mad a zeue eus an amerikanaat, dre zigeri kalon ar re a rae o gounid anezañ, en deus plaenaet an hent d'ar saoznekaat.*

4° Eun dra-all a zo bet o rei lusk d'ar sapzneg da sevel en Amerika dreist d'ar yezou-all : begenn uhel ar penna rummadou eus ar boblañs a rae gantañ, Purzened ha Dieskobidi, enbrôet eus 1620 da 1643, ha saverien Bro-Saoz-Nevez (Massachussetts, Konnektikut ha Rhode-Island) (15) ; Katoliked diazezet er Maryland e 1634 ; Krenerien, anezo saverien Pennsilvania ha kêr Filadelfia « Breurgaria » e 1681 ; Eskobelerien ha Rouelerien enbrôet e Virjinia e-pad m'edo Dispac'h Bro-Saoz oc'h ober e reuz e Breiz-Veur (1649-1660).

Kavalierien Virjinia (16) a oa eur ouenn dudjentil ha perc'henned vras, lorc'h enno diwar o gwad hag o renk, ha douget-tre da vrud-vat o ano. Tud seven hag a zegemer mat e oant, herberc'hus-dreist d'an diavaezidi bet erbedet d'ezo, boas a dad da vab da embreger an dud, d'o levia ha da c'hourc'hemenni. Bras eo bet o levezon war an dud-all enbrôet e Virjinia, ha rei a rejont an ton d'an holl dreva-

(15) Diwezatoc'h, bep ma kreskas o niver, e taolas Bro-Saoz-Neveziz hedadou etrezek an Hanternoz hag ar C'hornog, hag evel-se e voe savet ganto advrôadennou an New-Hampshire, ar Maine, hag eleiz a drevadennou en Nevez-York.

(16) « Kavalierien » a veze graet eus ar Rouelerien dre ma oa eus ar pep uhela anezo tudjentil o stourm war varc'h. O enebourien, ar Burzened, a veze lezanvet « Pennou Krenn » dre m'edo ganto ar c'hiz da douza o bleo.

dennad (17). An tiegeziou meur eus Virjinia orinet er Gavalierien eo o deus pourchaset d'ar Stadou-Unanet ar pep gwella hag ar pep amparta eus o stadrenerien hag eus o fennvrezelourien (18).

Krenerien Pennsilvania (19) a oa anezo tud sioul, peoc'hus, hegarat, trôet dalc'hmat a spered ouz Doue ha splannderiou ar Bed-hont. En eur c'hortoz o dieubidigez gant ar maro, e labourent kalonek war o farkou pe war o c'henwerz, o ren ar vuhez ar glana hag an onesta, pa 'z aent betek nac'h lea, butuna, eva diedou kreñv, c'hoari, korolli ha dougen armou. Arabat e oa feiza diwar le en o zouez, hogen ar

(17) En tu-hont d'an elfennadou-poblañs yac'h meneget uheloc'h (Gouezeled a Vro-Skos, Alamaned, Gallaoued), e oa bet e Virjinia hag en trevadennou-all eus ar C'hreisteiz (Diou-Garolina ha Jeorjia) eun danvez-pobla-all eus an distera seurd : korkerien, kantreerien, prizonidi diwar dle, diwar laeroñsi ha diwar torfedou-all, bet degaset eus a Vreiz-Veur hag a Iwerzon evit labourat war ar plantadegou. *Indentured servants* « serviche-rien diwar feur-skrid » a raed anezo, dre ma veze divizet dre lizer, evit pep-unan anezo, padelez e amzer-servij ha doareou al labour ma oa rediet da ober. E gwirionez, e oa anezo gwir sklaved a ouenn wenn, o tiaraogi war plantadegou ar XVIIvet kantved ar Vorianed a voe degaset eus Afrika er goudevez. Deuet d'he zermen ganto o amzer-servij, e save ar pep tueta d'al labour en o zouez atantou bihan. Ar pep hardisa a yae er gouelec'hiou da veva, diouz giz an Indianed, diwar hemolc'hi ha pesketa. Ar re-all, o labourat an nebeuta ma veze gallet, a gase an darn-vuia eus o amzer el leziregez. Eus an dud-se e teuas, e Stadou ar C'hreisteiz, eun darn vras eus ar renkad izel anvet *Mean Whites*, *Poor Whites* gant ar saoznegerien, ha *Petits Blancs* « Gwenniged » gant ar c'hallegerien.

(18) Washington, Nathanael Green, Daniel Morgan, H. Lee, Hamilton, John Adams, Jefferson, Jay, Madison, Patrik Henry, Edmond Randolph, Paine, Otes, Fisher Ames, Webster, Philips, Zakarias Taylor, Jackson, R. E. Lee, h.a.

(19) Krenerien eo an ano a rôe d'ezo an diavaezidi. « Keneiled » (Mignoned) a raent anezo o-unan, Cunningham, *The Quakers*, 1868.



pez a lavare eur C'hrener a veze atao kredet, kuit a leou, dre ma veze anavezet mat gant an holl dud-all n'oa ket a c'haouiaded e-metou ar Grenerien. Ar vugale a fizied enno da sevel, ha pa na daent ket o-unan da Grenerien eur wech deuet da vras, a zouge a-hed o buhez-pad merk ar gelennadurez bet rôet d'ezo gant ar Grenerien : ne vern e pe lec'h ez aent, e tennent peurliesa warno bri an holl dre reizded ha parfeted o buhezegez. *Eus an holl rummadou-tud a yeas eus Europa da vrôa en Amerika, n'eus nemet ar Grenerien a gement a vije aet bepred d'an Indianed dre an eeun. Hen talvezout d'ezo a reas an Indianed : er brezeliou stank a renjont ouz ar Wenn-groc'heneien, o deus erbedet bepred buhez ha madou ar Grenerien.*

Rust en o degemer, garv dre o zro-spered, disheñvel a-grenn e meur a geñver diouz ar Grenerien, evito da veza evelto eur ranngredennad Gristenien peurreizekaet, e oa ar Burzened hag an Dieskobidi (20). Ne varc'hatae ket ar re-se da embreger ar fuzuilh hag ar c'hleze ouz enebourien o feiz. Ne c'houzañvent ket e savje den diwar eur gredenn-all e annez en o mesk pe en amezegiez d'o difraostadegou. Tud eus ar starta en o feiz, eus ar strisa en o buhezegez a oa anezo, gourdonet ma vezent ez vihan d'en em vestronia, d'en em gabestra e pep doare, d'en em lezenni war bep tra, da veza dalc'hmat

(20) Ar Burzened a zeue d'ezo o ano eus ma vennent puraat kreañsou ha lidou Iliz Vro-Saoz diouz an idolatriach a vane enno, gouez d'ezo. Walker, *A history of the Congregational churches in the United States*, 1894. Diwar-benn an Adhentourien (Methodistiz), bet bras ivez o levezon war stummidigez speredel an Norz-Amerikaned, lenn A. Stevens, *A History of Methodism*, 3 levrenn, 1868.

stennet o mennerez e doare eur wareg war antell, ha da vaga ar feiz en o c'hreiz dre lenn bemdez pennadou eus ar Vibl ha dre brederia doun war ar ster uhel anezo. Unan, e-touez ar Burzened-se, an doueoniour-prederour Jonathan Edwards (1703-1758) a savas eul levr *Treatise on the Will* « Studiad diwar-benn Mennerez », m'en em gav dastumet ennañ ar pep nerzusa eus mennadou ar burzeniez. « Da lakaat eo e-touez an nebeut levriou o deus eun dalvoudegez hollvedel e gwirionez » (21).

Ar Burzened hag an Dieskobidi a oa bet o andon er renkadou-etre eus poblañs Vreiz-Veur : bourc'hizien ha perc'henned-douar vihan. N'oa ket a dud dizesk en o zouez. Eur c'halz anezo zoken o doa bet eun deskadurez uhel : grazuidi e oant eus ar Skolioumeur, eus Skol-veur Cambridge (Kêrgrant) peurvuia. Unan eus o c'henta prederiou, eur wech degouezet en Amerika, e oa bet suraat padelez an deskadurez en o metou dre sevel skoliou ha tïez-moulerez. E 1636, e voe digoret kelenndi Harvard, deuet abaoe da veza eur Skol-veur hollvrudet, hag e 1639 e voe savet ar c'henta ti-moulerez a zo bet en Norz-Amerika. Bloaz goude e teue er-maez eus ar wask ar c'henta levr bet moulet er Stadou-Unanet : ar *Bay Psalm Book*.

Dre o orin kerkouls ha dre ar stumm o doa rôet d'ar Gristeniez, ne oa ket douget ar Burzened muioc'h eget ar Gavalierien davet ar werinelez. « Eun doarerenerez ar renerez-dre-ar-werin na zere nag ouz an Iliz nag ouz ar Republik », a lavare John Cotton. Ha Winthrop, kenta gouarner an drevadenn, a

(21) F. Roz, *L'Energie américaine (Evolution des Etats-Unis)*, pempvet miliad, 1914, p. 155.



zisklerie komzou Cotton evelhen : « Ar vegenn a vez bepred ar perz bihana, hag, e-kreiz hemañ, ar pep fura eo ar pep dibaota ».

An haelspered e-keñver kredenn a daolas e genta bleuniou en trevadennou-kreiz : Maryland, Delawar, Nevez-Jerze, Nevez-York, Pennsilvania. Katoliked ar Maryland a aotreas dre lezenn izili an holl ranngredennadou kristen da zont da ober o annez en o bro. En o Lezenn a Drugarez (*Toleration Act*), douget e 1649, ne veze dalc'het er-maez nemet ar Yuzevien hag ar frank-veizourien difeiz. Ilizourien Vro-Saoz, diouz o zu, aet stank da chom en Delawar hag en Nevez-York, dre hir-zarempredi Hollandiz ar broiou-se, a voe gounezet tamm-ha-tamm dre o haelsperedegez. E 1664, e-touez ar pemzek kant a dud, anezo holl boblañs kêr an Nevez-Amsterdam (New-York bremañ), e oa diharz a-grenn ar frankiz-kredenn. Dont a reas ar stumm-se e-keñver kredenn da veza tamm-ha-tamm hini an holl Amerikaned uhelsperedek (22).

N'oa ket eus an holl saoznegerien a reas o annez en Amerika tud deuet di diwar abegou a goustiañs (*for conscience sake*) evel ar Burzened, pe dre lealded d'ar Roue (*loyalism to the King*) evel Kavalierien

(22) « Eur gwiriek-poelladour, eur frank-veizour hep feiz, eur volteriad, eun arvarour, eun dizreistanaoudegour, eun digredenneg eus ar Bed-hont en deus an hevelep gwiriou, an hevelep aotreou ha na vern pe zoare den all. Dre Amerika a-bez, renet gantañ eur vuhez c'hlan, hag onest e voaziou, e c'hall kerzout e pep lec'h ; degemeret e vez er gwella « pengodadou » (*club*, kevredadou-kleub), er c'helc'hiadou dibabeta, ha kement-se n'eo ket dre ma kar an dud e venoziou, hogen dre ma anavezont d'ezañ ar gwir d'o maga », Herri Van Dyke, *Le Génie de l'Amérique*, 1909, pp. 119-20 (pennad laket e brezoneg gant F. Vallee).

Virjinia, d'ar mare m'edo Kromwell o sevel Republik Bro-Saoz. Bez 'ez eus bet, en o zouez, tri fenna seurd-all a drevadennourien : 1° koueriaded (*peasants*) a Vro-Saoz, lakaet dilabour dre an droïdigez eus ar parkou e peurvanou gant kalz a berc'henned vras eus ar vro-se, e-kerz ar XVII[vet] hag an XVIII[vet] kantved ; 2° perc'henned vihan (*yeomen*) eus an hevelep bro, rivinet ha harluet diouz o zra dre greskidigez an uhel-vourc'hizegez diwar ar maez (*gentry*) (23) ; 3° ofiserien ha soudarded eus ar rejimantou kaset gant Bro-Saoz da vrezeli ha da ober gwarnizon en hec'h advrôadennou-tremor : deuet da benn ganto o amzer, e vane kalz anezo en Amerika (24).

Diwar an holl zanveziou-pobla-se e savas eur vrôad

(23) Uhel-vourc'hizegez diwar ar maez a ran eus ar *gentry* dre ma oa ar renkad-se eus poblañs Vro-Saoz digor d'an holl. Nep piou bennak a binvidikae hag a zeue da veza perc'henn war eun domani bras, o kemer warnañ e-unan, da heul, kargou ha reizawouriezou ar c'horn-bro ma veve, a yae a-zoug-kaer da ezel er *gentry*. Nep piou bennak a golle e vadou hag ar peadra en doa da zerc'hel e renk, en em gave ermaeziet anezi.

(24) En armeadou a zeuas eus Breiz-Veur da vrezeli en Amerika, ez eus bet meur a wech rejimantou Tiruheliz a Vro-Skos, e 1758 da skouer, er brezel ouz ar C'hallaoued (emgann Tikonderoga), hag e 1759-1761, er brezel ouz ar Cherokïed (kemeridigez Estatoe, Keowee ha Sugar-Town). — Ar Cherokied a oa eur vrôad Indianed a zalc'he kevrennou meneziek Virjinia, Norz-Karolina ha Tennessee. Kenyez e oant d'an Irokizien (ar Pemp-Brôad) ha da Duskaroraed Virjinia. Studiet piz ha mat ez int bet gant amerikanourien Washington (*Smithsonian Institution, Bureau of American Ethnology*) : Ch. C. Royce, *The Cherokee Nation of Indians, a narrative of their official relations with the colonial and federal governments*, Washington, 1888 ; J. C. Pilling, *Bibliography of the Iroquoian languages*, 1889 ; J. Mooney, *The sacred formulas of the Cherokees*, 1892 ; *Myths of the Cherokees*, 1902 ; J. Mooney ha F. M. Olbrechts, *Cherokee sacred formulas and medicinal prescriptions*, 1932. H.a.



eus ar yac'ha. E 1789-1790, dek ha pevar-ugent dre gant eus an Amerikaned a veve diwar al labour-douar hag ar maga-loened. Bez' e oa anezo merourien, perc'henned vihan, perc'henned-etre, perc'henned vras, tudjentil diwar ar maez (*country gentlemen*). Koadourien, pesketaerien ha merdeidi, evit an darnvuia, e oa ar pep-all eus ar vrôad. N'oa ket a labouradegou er vro, nemet eur stal-labour peziou-annez kaer e Dedham ha saverezou listri-mor e Boston hag en eun nebeut kêriou-all eus an aod hanternoz. N'oa ket a gêriou bras. Tudeta kêr ar vro e oa Filadelfia gant 42.000 den o veva enni. Goude, e teue New-York gant 32.000 a gêriz, Boston gant 18.000, ha Baltimor gant 13.000. Stumm kêriou plouezek a oa c'hoaz ganto-holl (25). N'oa ket a davanteien er vro nemet en o brasa gwall e vije. Da neb a felle labourat, hag hen kerreiz en eva ha kempenn war e zispignou, e kinnige brokus an douar gwerc'h, kuit a demziou koustus, peadra d'en em vaga mat a-hed bloaz (26). N'oa ket a c'hoaridiou. Brasa diduamant an dudjentil hag an itronezed e oa en em weladenni, en em gouvia da leina pe da gemer te, mont d'an iliz d'ar sul, ha, goude, dastumet er gêr etre kerent

(25) Pell e vanas ar stumm-se ganto, betek ar mare m'edo Fenimore Cooper o skriva e romantou. Klemm a ra hemañ war ar stumm proviñsek a zo c'hoaz gant New-York en e amzer, *Ravensnest*, troïdigez c'hallek gant Defauconpret, pp. 36-7, ha *passim* ; *Eva Effingham*, pp. 91-2.

(26) Ed-indian, gwiniz, segal, avalou-douar, piz, fao, fao-munut ha kaol dreist-holl. Ker stank edo dre-holl an douarou vak ma raed gant an aradurez-dre-astenn kentoc'h eget gant an aradurez-dre-wellaat. Er C'hreisteiz dreist-holl (Virjinia, Karolina, Jeorjia), e-lec'h m'edo rouesoc'h ar boblañs, e lezed an douarou skuiz da goza e-pad ugent vloaz hag ouspenn.

ha mignoned, kas ar peb-all eus ar sulvez o kana holl a-gevret salmon, himnou ha kantikou (27).

Ar C'hallaoued eus an noblañs, a yeas da rei harp o armou d'an Amerikaned en em savet ouz Bro-Saoz e 1776-1783, a voe sebezet gant stumm kaer ha kreñv, onestiz ha giziou mat ar boblañs-se (28) :

« Laouen edo ganen arvesti ouz ar bobl hag ar vro-se o tont d'ar vuhez », eme ar priñs de Broglie. « Chom a-sav a ranken ober, bep ar mare, dirak gwelvanou meurdezus ; koadou divent a dreuzen, hag e tegouezen, bep diou leo, gant kêriadennou savet kempenn, na weled enno roudenn ebet a zienez. Kêriadenniz, gwisket-mat, bras, kreñv, hag enno diwar neuze stad gant o frankiz adkavet, a beurdrôe va c'halon ouz eur vro ma tiskouezent he c'harout o-unan ker start. Gwel eun niver dremmou-merc'hed koant n'oa ket, war va meno, diglotus d'an daolennad-se. Paouez a raen, war va hent, da verenna ha da gousket, hag, e pep lec'h, e kaven eun herberc'hadenn eus ar gwella » (29).

« Dre-holl », eme ar C'hont a Segur, « en holl vourc'hiou, en holl gêriou, en holl dïez digenvez, ma tiskennen enno, e kaven an hevelep boaziou diardou,

(27) Pell e voe dalc'het d'ar c'hiz-se e-touez ar gwella tiegeziou diwar an drevadennerien gent (*Colonial stock* « ar strollad-gouennou trevadennel », da lavarout eo ar gouennou a yeas da ober o annez en Amerika p'edo eus ar vro-se eun drevadenn a Vro-Saoz). Lenn Th. Bentzon, *Choses et Gens d'Amérique*, 1898, p. 269 (ar sul e ti Oktav Thanet).

(28) An dilinennadou da heul, etre krochedouïgou, diwar galleg Broglie ha Segur, a zo bet laket e brezoneg gant Fransez Vallee.

(29) B. van Vorst, *L'Amérique au XVIIIe siècle d'après un voyageur français*, war *Rev. des Deux Mondes*, 1a a viz Du 1910, pp. 191-217.



an hevelep sevended, an hevelep degemerusted, an hevelep gred da gaoz ar Vro, hag an hevelep jourdoul evit aesaat d'in en em gavout prim e penn va hent. Bep kammed dre ma kerzen, e teue d'in daou verzad disheñvel : an eil diwar arvesti kaerderiou eun natur ouez ; egile diwar struj ha fiesdoare eun aradurez skiantek hag eur bed seven... Nep lec'h an dienez pe ar rustoni. Gant an holl gwitibunan balc'hder dilorc'h ha sioul an den dizalc'h na wel a-us d'ezañ nemet al lezennou, ha na anavez nag ar vrazoni, nag an treuzvarniou, nag ar vevelegez eus hor c'hevredadou Europa. Hounnez eo an daolenn ma voe, a-hed va ergerzadenn, sebezet ha dalc'het outi va evez... Eno ne vez graet al lu na taolet dismegañs war nep stad a vuhez, hag, e-kreiz dereiou dibar, e vir an holl gwiriou kevatal. Al leziregez nemetken a ve mezus » (30).

War-nes kimiadi diouz Amerika, e tastume evelhen ar C'hont a Segur e eveziadennou diwar-benn broïz :

« Emaoun o vont da ouelia kuit arc'hoaz pe antronoz arc'hoaz, ha d'in o kimiadi eun hiraez doun d'ar vro-se e-lec'h e vez an den ar pez e tle beza : leal, diwe, onest ha dishual. Eno e poeller, e lavarer, e reer pez a garer, ha n'eo ket ret beza na pinvidik, na displed, na fals, na foll, na tostenner, na den a vrezel. Eno e c'heller beza boutin, espar, monedus, divonedus, politiker, lenneg, marc'hadour, dalc'het gant eul labour, pe vak, hep na ve feuket den. Dre senti ouz eun nebeut lezennou didro, hag ober diouz ar reolenn reiz, e vever eürus ha sioul. O taea anezo eo e heulier giz Paris. Brao ez eus bet graet d'in

(30) B. van Vorst, *op. cit.*

evel d'eur breur gant an holl Amerika. N'em eus gwelet eno nemet fiziañs e pep lec'h, degemerusted, kalon digor. Ar merc'hed a vez feulik eno evit fortunia ; da zerc'hel o friedou e vez fur avat ar gwragez, hag an doganerez, ma reer fent anezañ e Paris, a laka amañ da skrija dindan an ano a avoultrerez. Her gouzout a ran, n'oufe ket ar vro-mañ mirout pell boaziou ker glan ; hogen, ha pa n'o mirfe nemet e-pad eur c'hantved hepken, daoust ha n'eo netra eur c'hantvedad eurvad ? E-kreiz euz eur brezel-diabarz, ne ziskredont tamm ebet an dizonestiz war an dud, ken ma reont, en o logouïgou prenn e-kreiz koadou ec'hon, gant dorojou dianav d'ezo ar morailh, ha digliked. Digor e van irc'hier o arc'hant hag o armeliou e kambrou an estrenien hag o mevelien a herberc'hont... Eur rann-galon d'in, e gwirionez, kuitaat ar vro-mañ ! » (31).

An testeniou-se digant Broglie ha Ségur a dalveze ar boan o menegi war o hed dre ma kenglotont gant lavaredou eleiz a veajourien-all. Gwir ez int dre vras hag evit rummadou Amerikaned 'zo. Broglie ha Ségur n'o deus darempredet nemet ar pep gwella eus ar boblañs. Da anaout ar pep-all, da verzout ar gwanennou, ret eo trei ouz skridou eur rummad-all a gempredïz, an Amerikaned o-unan, ar spiswelerien anezo, n'oa ket ar garantez o doa ouz o bro evit dizeeuna ar varn a zougent war o c'henvroïz. Dre desteni ar re-mañ e c'houzomp, da skouer, ne voe

(31) B. van Vorst, *op. cit.* Keñveria eveziadennou ar varkizez De la Tour du Pin, hag ar c'herse a voe d'ezi o kimiadi diouz Amerika e 1796, *Journal d'une femme de cinquante ans* (1778-1815), embannet gant he gourni, ar c'horonal kont Aymar de Liedekerke-Beaufort, II, pevare mouladur, 1913, pp. 2-105.



ket graet ar brezel-dieubi ouz Bro-Saoz gant an Amerikaned holl a-unvan hag holl gwitibunan. War eur boblañs a zaou vilion hanter a dud, a-vec'h m'en em gavas an drederenn (war-dro eiz kant mil) da vont a-holl nerz o c'halon hag o madou gant an emsavadeg ouz Bro-Saoz. Eus ar pep-all, an darn-vuia (1.250.000 a dud) a vanas war vordo, ha 200.000 a zalc'has (war var o buhez hag o madou) d'o lealded da Roue Breiz-Veur (32).

Paouez a reas an enbrôadegou a Wenngroc'heneien er Stadou-Unanet goude ar bloaz 1730. Eus 1730 da 1830, da lavarout eo en eur c'hantved-pad, e voe kresk er boblañs amerikan hogos hepken diwar stankded ar ganedigeziou o trec'hi a-bell war ar marvou. Etro kreiz an XVIII$^{vet}$ kantved, e lakaed dre vras niver an Amerikaned a ouenn wenn, saoznegerien ha nann-saoznegerien, da 1.100.000 a dud (*nebeutoc'h e oa anezo, gant-se, eget n'oa a vrezonegerien e Breiz-Izel e dibenn an XIX$^{vet}$ kantved*) (33). An

(32) Keñveria F. Roz, *Histoire des Etat-Unis*, 1930, pp. 67-8. Hennez eo ar gwella levr bet skrivet e galleg diwar-benn Istor ar Stadou-Unanet. E saozneg, ez eo bet meret meur a wech an danvez-se gant an Amerikaned : Bryant ha Gay, *A Popular History of the United States*, 4 levrenn, New-York, 1878 ; Hildreth, *A History of the United States*, 6 levrenn, 1880 ; G. Bancroft, *History of the United States*, 6 levrenn, London, 1882 ; M. Master, *History of the People of the United States*, 1883 ; Stanwood, *History of Presidential Elections*, Boston, 1884 ; Schouler, *History of the United States*, 4 levrenn ; Max Farrand, *The development of the United States from colonies to a world power*, Boston, 1918 ; Nicholas Murray Butler, *Building the American Nation : an essay of interpretation*, New-York, 1923, Winsor, *Narrative and Critical History of the United States* « Istor- danevellet ha burutellet eus ar Stadou-Unanet ». H.a.

(33) Trizek kant mil brezoneger a oa e Breiz-Izel e dibenn an XIX$^{vet}$ kantved, hervez jedadenn Paol Sebillot.

unnek kant mil den-se a gevrenned evelhen : 500.000 anezo o veva e trevadennou an Hanternoz (Massachussetts, Konnektikut, Rhod-Island, New-Hampshire, Main) ; 400.000 o veva en trevadennou-kreiz (Nevez-York, Nevez-Jerze, Marilan, Delawar, Pennsilvania) ; 200.000 o veva e trevadennou ar C'hreisteiz (Virjinia, Diou-Garolina, Jeorjia). Ar pemp kant mil den a chome en Hanternoz (Bro-Saoz-Nevez) a oa anezo hogos holl saoznegerien. Gwall-vrizellet avat e-keñver ar yez e oa ar c'houec'h kant mil den all, pa gaved en o zouez alamanegerien, hollandegerien, suedegerien, gouezelegerien, kembraegerien ha gallegerien a-viliadou.

E 1775, d'ar mare end-eeun m'en em savas Amerika ouz Bro-Saoz, e tize ar boblañs an niver a 2.500.000 (*izeloc'h eget niver ar boblañs dre Vreiz a-bez, hizio*). E 1790, daoust d'ar brezel eiz vloaz o doa renet an Amerikaned ouz ar Saozon (1776-1783), e oa aet an 2.500.000 den-se da 3.172.000 (*war-bouez nebeut poblañs Vreiz bremañ*), da heul feur uhel ar ganedigeziou nemetken. En daou-ugent vloaz war-lerc'h, e voe ar c'hresk evelhen, dre bep degadbloaziou :

| | |
|---|---|
| 1800 ........................ | 4.306.446 |
| 1810 ........................ | 5.862.083 |
| 1820 ........................ | 7.862.166 |
| 1830 ........................ | 10.537.378 |

Laket er-maez eun daou-c'hant mil bennak a dud a lavarer ez int deuet eus Europa da vrôa en Amerika eus 1790 da 1820, e c'heller derc'hel da wir e tiskenne ar pep brasa eus an dek milion hanter a dud a veve e 1830 eus strollad ar gouennou trevadennel (*Colonial stock*), da lavarout eo eus ar gouennou enbrôet en Amerika e-pad m'edo ar vro-se eun drevadenn a Vro-Saoz.

*An dek milion hanter-se a dud hag o diskennidi eo o deus kaset war-raok, e-pad an XIX$^{vet}$ kantved penn-da-benn ha derou an XX$^{vet}$ kantved, ar pep brasa hag ar pep pouezusa eus al labouriou a zo bet graet en Amerika e ne vern pe dachenn* : digeri gouelec'hiou douar-struj ar C'hornog d'an trevadennerez ; ober ar genta difraostadeg anezo ; sevel kêriou, bourc'hiou, kêriadennou, atantou, buorziou ; suraat ha buanaat an darempredou etre an annezadennou dre sevel orjalennou pellgelaoui ha pellgomz, linennou hent-houarn, ha dre groui eur monedone resis a vagou-dre-dan war ar stêriou ; lakaat dindan gounit ar mengleuziou ; farda labouradegou hag ijinerezou nevez ; digeri skoliou, kelenndiou, skoliou-meur ; astenn al lennegez-diduella (34), al lennegez-kelenn

(34) Tenna a ran sellou al lenner a vefe tuet da skriva e brezoneg levriou war ar Stadou-Unanet ouz romantou amerikan-zo a dalv hogos kement hag an Eñvorennou hag al Lizeriou evit dont da anaout temz-spered, giziou, boaziou ha doareou an dud bet oc'h ober ar Gevredigez amerikan eus gre ar Burzened hag ar Gavalierien d'an amzer-vremañ : hiniennou eus romantou Fenimore Cooper (*Purzened Amerika*, *Satanstoe*, *ar Gwalennataerdouarou*, *Ravensnest*, *Wyandotte*, *War vor ha war zouar*, *Lisenn Harding*, hag ar pemp romant danevellet enno taoliou-kaer an hemolc'her brudet Nataniel Bumpo, lezanvet al Lazer-Demmed, Lagad-Falc'hun, ar C'havadenner-hentou, an Hir-Garabinenn, Loerou-ler, an Traper koz), *Hugh Wynne* gant an Doktor Mitchell, *Huckleberry Finn* gant Mark Twain, *The Rise of Silas Lapham* gant Howell, *The gentleman from Indiana* gant Booth Tarkington, *The Octopus* gant Frank Norris. Romantou Bret Harte a zo ret da lenn evit anaout Kalifornia etro kreiz an XIX$^{vet}$ kantved, ha re Jack London evit merzout he doare e derou an XX$^{vet}$. Tud ha traou ar C'hornog a zo taolennet e *Stories of a Western Town* gant Oktav Thanet, *The Trail of the Gold Seekers*, *Prairie Songs*

hag ar skiantou ; kas saoznekaat e-keñver ar yez an danvez-pobla niverusoc'h-niverusa a zeue eus Europa ; h.a.

Ma raer an diforc'h eus ar Skandinaved hag an Alamaned a yeas peurliesa da ober o annez war ar maez hag o deus rôet dre-se eun harp talvoudus da dud ar vro evit digranna douarou ar C'hornog, ar pep pouezusa eus al labour-se, hag eus al labour-anavezadenni sevenet en e raog, a zo bet graet gant an Amerikaned o-unan. E pep lec'h an Amerikaned o deus digoret an hent d'an dud-all dre ober ar c'henta difraostadegou ha sevel ar c'hosa atantou.

E 1763, e oa bet embannet eur Reizadur a lakae da vevenn war boblidigez ar vro gant ar Wenn-groc'heneien aradennad ar menez Allegani (35), en em astenn adalek harzou ar C'hanada en hanternoz betek kompezennou an Alabama er c'hreisteiz. Difennet e oa mont da vrôa en tu-hont d'ar meneziou-se. Kalz a Amerikaned o doa spont rak ar gouelec'hiou bras-divent en em astenne en tu kornok d'an Alleganïou, hag ar spered-se a vawentez a badas e-pad

gant Hamlin Garland ; tud ha traou ar C'hreisteiz e *Rob of the Bowl*, *Horse shoe Robinson*, *The Swallow Barn* gant J. Pendleton Kennedy, *Doctor Sevier* gant Jorj Cable, *Red Rock* ha *Marse Chan* gant T. Nelson Page, *Tales of a Time and Place* gant Gras King. H.a.

(35) Reisoc'h e vije lavarout aradennadou, rak meur a hini a zo anezo, disheñvel an eil diouz eben dre o orin, dre natur ar rec'hell ouz o ober, ha, da heul, dre ar gouennou gwez ha plant-all o tiwan warno : Meneziou Gwenn, Meneziou Glasvezek, Meneziou ar C'hizier, Meneziou Adirondak en Hanternoz (en aradennadou-se emañ mammennou ar stèriou Konnektikut, Hudson, Delawar, Suskwehanna) ; ar C'hein Glaslouet, Meneziou Allegani, er c'hreiz ; Meneziou Du, Meneziou Mogedek, Meneziou Houarn, Meneziou Apalach, er c'hreisteiz. A. de Lapparent, *Leçons de Géographie physique*, trede mouladur, 1907, pp. 609-18.



meur a remziad gant eun darn-vat anezo. Sevel a rejont o mouez ouz ar prena Louiziana digant ar C'hallaoued e 1803, ouz ar staga Teksas e 1845, Oregon e 1847, Kalifornia, Arizona, Nevez-Veksiko e 1848, ouz ar prena Alaska digant ar Rusianed e 1867 (36). Evel ma 'z eus bet e Breiz-Veur, e-kerz an XIX[vet] kantved, ludueien berrwelet, abaf hag aonik a-walc'h evit enebi ouz an emskigna eus Breiz-Veuriz dre ar Bed hag ouz savidigez advrôadennou nevez er broiou tremor, en em gavas ivez Amerikaned evit stourm ouz an emleda eus o gouenn etrezek ar C'hornog. Evel ma oa bet dirollet ouz Bro-Saoz ar brezel-dieubi Amerika gant an niver nebeuta, hogen gant ar pep kaloneka, ar pep speredeka hag ar pep hirweleta eus ar vrôad, evel-se ivez e voe anavezadennet, difraostet ha tudet ar Gouelec'h meur amerikan gant ar rann vihana eus ar boblañs, hogen gant ar pep hera ha tueta da embreger. Eus 1763 da 1783, e voe digoret d'an trevadenni ar c'hoadou a c'holôe traoniennou an Ohio, an Tennessee hag ar C'humberland gant forestourien dispont : Daniel Boone, Sevier, Jalm Robertson, Harrod, h.a. (37). Heñvel a reas Rodjer Clark er vro

(36) A. B. Hulbert, *Historic Highways in America* ; *The Ohio River* ; F. Jackson Turner, *The Significance of the Frontier in American history*, war *Vth Yearbook of the Nationat Herbart Society*, 1899 ; *The Significance of the Mississipi Valley in the American history*. war *Proceedings of the Mississipi Valley Association*, 1909-1910 ; *The Rise of the New West*.

(37) Ar Saozamerikaned a rae *foresters* « forestourien » ha *backwoodsmen* « pellgoadourien » eus an hemolc'herien a ouenn wenn anvet *coureurs des bois* « redourien-goad » gant ar C'hallamerikaned. — Daniel Boone, goude beva tregont vloaz e gouelec'hiou ar C'hentucky, m'oa bet ar c'henta ouz o ergerzout, o c'huitaas kerkent ha ma teraoujont beza re boblet (*too crow-*

vras a-led etre stêr Ohio, al Lennou meur hag ar Mississipi. E 1779, a-vec'h ma nivered 200 den gwenn hepken o veva er C'hentucky. E 1785, e oa ennañ etre 20.000 ha 30.000 anezo, hag e 1790 tost da 63.000. Er bloaz-se end-eeun e oa 33.000 Amekan o veva en Tennessee, ha 200.000 all a-skign e traonienn an Ohio (38).

Goude prena Louiziana digant gouarnamant Bro-C'hall e 1803, e kasas Renerez Meur Washington tud a zeskadurez da anavezadenni ar vro en tu-hont d'ar Mississipi (39). Ergerzet e voe evel-se gant ofiserien eus armead ar Stadou-Unanet, eus 1804 da 1809, red uhela ar Mississipi, dizolôet mammenn an Arkansas, anavezadennet red ar Rio Bravo del Norte hag ar stêr Ruz. Adstêr ramzel ar Mississipi, ar

*ded*) war e veno. En e zaouzek vloaz ha pevar-ugent, e tivrôas evit mont da glask, tri c'hant miltir pelloc'h er C'hornog, en tu-hont d'ar Mississipi, gouelec'hiou manet dibleustr. Byron, er c'houbladou-gwerzennou en deus gouestlet da Zaniel Boone, a ra anezañ « eun ermid oberiant, ha bugel d'an Natur betek en e gozni ».

(38) J. Haywood, *The Civil and Political History of the State of*
*Tennessee from its earliest settlements up to the year 1796*, Knox-
ville, 1823 ; eil mouladur, Nashville, 1891 ; Ramsey, *The Annals*
*of Tennessee*, Filadelfia, 1853 ; Lewis Collins, *History of Ken-*
*tucky*, Louisville, 1877 ; Th. Roosevelt, *The Winning of the West*
(*1769-1807*), 3 levrenn, New-York, 1891 ; Johnstone, *First Explora-*
*tions of Kentucky*, Louisville, 1898 ; Ch. A. Hanna, *The Wilder-*
*ness Trail or the ventures and adventures of the Pennsylvanian*
*traders on the Allegheny Path*, New-York, 1911 ; Cl. Alvord ha
Lee Bidgood, *The First Explorations of the Trans-Allegheny*
*Region by Virginians* (*1650-1674*), Cleveland, 1912 ; W. Allen
Pusey, *The Wilderness Road to Kentucky, ist locations and fea-*
*tures*, New-York, 1921. H.a.

(39) Pell a-walc'h a-benn neuze e veze ergerzet ar vro-se gant hemolc'herien ha traperien dizesk eus ar ouenn wenn, Gallamerikaned ha Skosamerikaned an darn-vuia anezo.



Missouri, a voe ergerzet adalek he c'hember betek he mammenn; dizolôet e voe ar stêriou Kansas, Nebraska ha Yellowstone, treuzet ar meneziou Roc'hellek ha tizet aod ar meurvor Habask dre heulia traonienn ar stêriou Lewis ha Kolumbia (pe Oregon) (40). E 1819, e 1820, e 1828, e 1831, e 1832, e 1842-1845, ofiserienall a voe kaset da anavezadenni ar c'hompezennou etre ar Mississipi hag ar meneziou Roc'hellek, red uhela ar Mississipi, an Oregon, hag an uhelennou m'emañ Lenn veur an Holen (41).

War-lerc'h ar sklerijennerien, ar gavadennerienhentou, e teuas ar studierien : louzawourien evel Douglas ha Sargent, douarourien eus ar *Geological Survey* evel E. Powell ha Thompson (kaniennou meur ar C'holorado), J.-D. Whitney (Sierra-Nevada, Yosemite), Hayden, Doane ha Langford (Wyoming, Gourliorz vrôadel ar Stadou-Unanet) (42).

(40) *1804-1806* : Kabiten Meryweather Lewis, letanant William
Clarke (stêriou Missouri, Lewis ha Kolumbia) ; *1807-1809* ' Leta-
nant (ha diwezatoc'h major) Zabulon Montgomery Pike (red uhela
ar Mississipi ; Arkansas, Rio Grande del Norte), J. Verne, *La*
*Découverte de la Terre : Histoire des Grands Voyages et des*
*Grands Voyageurs*, trede levrenn : *Les Voyageurs du XIXe siècle*,
1887. pp. 69-74.

(41) *1819* : major Long, kabiten Bell, letanant Swift, loenoniour
Say, louzawour Doktor James (ar vro etre ar Mississipi hag ar
Roc'hellegi, ribl penna adstêriou ar Mississipi) ; *1820* : jeneral
Cass (red uhela ar Mississipi) ; *1828* : major Long (red uhela
ar Mississipi ; stêr sant Per, stêr ha lenn Winnipeg, lenn ar
C'hoadou, lenn ar Glaveier) ; *1831* : letanantWyeth (Oregon) ;
*1832* : beajour Schoolcraft, letanant Allen, surjian Houghton
(lennou ar Gammell, Taskodiak, an Naered penn-kouevr, Itaska
pe an Heizez) ; J. Verne, *op cit.*, pp. 183-91. *1842-1845* : letanant
Fremont (lenn veur an Holen) ; Laugel, *Etudes scientifiques*, 1859.

(42) J. D. Whitney, *Le Colorado*, 1867 ; *The Yosemite Book*, New-York, 1868 ; Hayden, Doane ha Langford, *Le Parc National des Etats-Unis*, war *T. du M.*, 1874 ; *The Yellowstone National*

E 1809, e oa bet savet e Sant-Loeiz, war ar Mississipi (43), Kompagnunez amerikan ar pelleterezou, evit tenna gounid, e-keñver ar feuraoua, eus ar vro er C'hornog d'ar meneziou Roc'hellek (44). E 1811, e save Kevredad Pelleterien Sant-Loeiz kreñvlec'h Astoria war aod ar meurvor Habask, en aber stêr Golumbia. E 1812, pennou bras eus ar c'hevredad-se, o vont eus Astoria da Sant-Loeiz dre rannvroiou manet diergerz bete neuze, a zizolôas mammenn an Nebraska.

En eur vro ec'hon-divent evel ar Stadou-Unanet ha d'eur mare n'oa doare-all ebet buanoc'h da ober hent eget ar marc'hegez, e c'houlenne an distera beaj kalz a zerveziou. Eur sizun a oa ret evit mont eus Boston da New-York dre ar gador-bost pe dre ar

*Park*, Boston, 1875 ; J. Leclerc, *La Terre des Merveilles*, 1886 ; Bunnell, *Discovery of the Yosemite*, New-York, 1890. H.a.

(43) E 1803, pa zeuas Sant-Loeiz (a-gevret gant ar peb-all eus Louiziana) e perc'henniez an Amerikaned, ne doa nemet mil den (Gallaoued an darn-vuia anezo) o veva enni. Betek 1822, e vanas da varc'hallec'h evit kenwerz ar foulinennou ha da vodlec'h evit an hemolc'herien hag an draperien. Er bloaz-se endeeun e voe savet eur c'huzul-kêr ha bureviou-mera. E 1830 e oa 6.000 a gêriz, 100.000 e 1850, 350.000 e 1870, ha 575.000 e 1900.

(44) Dre-holl, en Norz-Amerika, an hemolc'herien hag an draperien a ouenn wenn o deus diaraoget ar vagerien-chatal hag ar c'hounideien-douar. Brudeta kevredad-feuraoua a zo bet er rannved-se eo an *Hudson Bay Fur Company* « Kevredad- feuraoua bae Hudson », savet e 1670 gant gwiriou-dreist a-berz ar Roue. Da c'her-ardamez, e kemeras *Propelle cutem* « Bec'h war-raok d'ar c'hroc'hen ». Diaes e voe d'ezañ ober e dreuz, gant ar veajourien ganadian o c'hoari keveza outañ. E 1784, marc'hadourien Vontreal — ar re anezo a bleustre war genwerz ar foulinennou — en em gevredas o sevel Kompagnunez ar Gwalarn. E 1821, da heul feuriou-skrid ma oad bet pell o taela piz ha taer diwar o fenn, e voe bevezet Kompagnunez ar Gwalarn gant Kevredad-feuraoua bae Hudson.



redeurig. An treuz war varc'h etre New-York hag Astoria a gemere c'houec'h miz da vihana. An drokerien (*prairie men, prairie merchants*), eus ar c'hevredadou-feuraoua amerikan, a yae da gaout an Indianed e-kreiz ar Pradou Meur evit rei d'ezo lien-kotoñs, kontilli, melezouriou ha gwin-ardant en eskemm da foulinennou, ar varc'hadourien (*Santa Fe traders*) a bourveze eus an traezou-se ar c'hêriouigou bet savet gant Spagnamerikiz e traonienn uhela ar Rio Grande, a rae, da samma o marc'hadourez, gant kirri pederrod, golôet a lien a-stign war hantergelc'hennou prenn, ha stlejet gant muled (45). Goude digoridigez hent Kalifornia e 1840, e voe gwelet karavanennadou a-bez eus ar c'hirri-se o treuzi ar Gouelec'h bras amerikan da gas davet Utah ha Kalifornia tiegeziou deuet eus Stadou ar Reter pe eus traoniennou an Ohio hag ar Mississipi.

E 1857, e voe krouet eur servij-beajerez prim dre girri-post, stlejet gant pep a c'houec'h mul, anvet *overland mails* « maliou treuzdouarbrazel », da ober an treuz etre Sakramento ha kêriou an Nebraska-Izela. En eur ober teir sizun, e teue drezo ar valadliziri da benn he hent. Adeilet e voe e 1860 ar

(45) Bemnoz, pa ehaned da goania ha da gousket, e veze savet en-dro d'ar c'hamp gant ar c'hirri-se evel eur c'harz, d'ezi stumm eur c'helc'h pe eur c'harrez. Anavezet mat e oa bet an doare-se da ziwall ar c'hampou gant Kelted an Hen-amzer en o ergerzadennou-brezel pe en o divrôadegou. Ober a raent *karrago* en o yez eus ar c'harz-kirri, Dottin, *La langue gauloise*, 1920, p. 243. A-zivout marc'hadourien ar pradou-meur hag o beajadennou, lenn Josiah Gregg, *Commerce of the Prairies or the Journal of a Santa Fe trader*, e Reuben Gold Thwaites, *Early Western Travels (1748-1846)*, levrennou XIX-XX, Cleveland, 1905 ; Tomas Nuttall, *A journal of travels into the Arkansas territory during the year 1819*, id. levrenn XIII. H.a.

servij-liziri-se dre girri gant eur servij-all dre varc'hegerien : *Pony Express Agency* « Primgaserez-liziri dre bone ». A-c'haoliad war bep a bone (46), marc'hegerien kalet hag akuit, anezo peurvuia hanter-Indianed, a gemmed da bep ehanlec'h war an hent, a zouge al liziri en eur ober c'houec'h dervez (47).

An ober gant ar c'hefluskeriou dre aezenn-dour, evit lakaat da vont en-dro ar c'hirri hag ar bagou, a rôas eun taol-lusk souezus da boblidigez Kornog Amerika gant ar saoznegerien. E 1807, ec'h aesae Fulton e vag-dre-dan *Clermont* war stêr Hudson. E 1811, e voe douret en Ohio, e Pittsburg, ar c'henta lestr-dre-dan bet gwelet er c'huzheol d'ar meneziou Allegani. Anvet e oa *Gateway of the West* « Dor ar C'hornog ». Hep dale pell, e voe bagou-dre-dan war holl stêriou kreiz ar Stadou-Unanet. E 1825, e saved eur servij-beajerez dre listri-dre-dan etre pleg-mor ar Meksik ha Sant-Paol war ar Mississipi-Uhela. Eiz, dek pe zaouzek dervez e kemere an treiz eus an Nevez-Orleans da Sant Loeiz, pe da Ginkinnati, war an Ohio (48).

(46) Poneed indian, ganet ha savet er Pradou-Meur, diwar eur ouenn stummet diouz ar vro, an temz-amzer hag ar boued. O c'herzed boazeta a oa eur briz-daoulamm anvet *Indian gait* gant ar saoznegerien. Trotadennou hir-divent a c'hellent ober hep skuiza : 400 kilometrad en eur ober daou zervez, E. de Mandat-Grancey, *La Brèche aux Buffles : un ranch français dans le Dakota* (kenta mouladur, 1889), eil mouladur, 1893, p. 87.

(47) Harrington O'Reilly, *Cinquante ans chez les Indiens*, pempvet mouladur, 1889, pp. 109, 177-80 ; L. Lanier, *L'Amérique, choix de lectures de géographie*, 16vet mouladur, 1909, p. 248.

(48) Dishefivel diouz m'emañ edo d'ar mare-se ar bageerez-dre-dan war ar Mississipi hag e adstêriou. Ar bagou implijet evit an treiza-tud, d'ezo daou siminal hir gevellaet, a oa bras-meurbet peurliesa, stummet diouz degemer war eun dro meur a gant bea-



E 1830, e rede ar c'henta marc'h-tan war an eiz leoiad hent-houarn edod o paouez sevel etre Baltimor hag an Ohio. En eur ober dek vloaz hepken e voe kantkementaet an eiz leoiad-se, hag e 1840, e veze treniou hent-houarn o ruilhal dre an holl Stadou hedatlantek. Stagidigez Kalifornia hag Oregon e 1847-1848 a enaouas e spered an Amerikaned ar c'hoant da staga dre eun hent-houarn treuzdouarbrazel ar Stadou nevez diazezet war aod ar meurvor Habask ouz ar Stadou koz war ribl an Atlanteg. *From Ocean to Ocean* « Eus an eil meurvor d'egile », evel ma lavarent. E 1862, e staged da sevel ar genta linenn hent-houarn treuzamerika e diou gevrenn : *Central Pacific* « Kreiz mor-Habask » hag *Union Pacific* « Unvaniez mor-Habask ». Eiz kant leoiad hent da lakaat dindan bannou dir, keit hag ez eus en Europa etre Lisboa ha Petrograd, ha kement-se a-dreuz da zigenvezderiou darempredet hepken gant loened gouez ha bagadou Indianed preizataer : kompezennou ha meneziou ar Gouelec'h bras amerikan ! E 1869, e oa kaset an hent-houarn da benn hag e ruilhe warnañ

jour ha meur a vil bolod-kotoñs. Bez' e oa anezo gwir baleziou war neuñv, o sevel uhel a-us d'an dour, dre ma oa meur a leurenn-vourz solieraouet warno. Ar gabitened a gevezatae a herrder, o c'hoari alegenta, hag e samment gant poueziou al laoskeriou-aezenn, war var da lakaat o lestr da darza. Gwelet e voe darn anezo o kas goueledi al lestr kevezer pe o leuskel tennou pistolenn-dro ouz al levier warnañ. En em deurel taer a rae an dreizidi d'ar c'hevezadou-herrder-se, ha gwell-pe-well e teue ganto ar c'hlaoustreou. Darvoudou-all a dorre war enoe an hir dreizadennou-se. Paot a-walc'h e kroge an tangwall, ha stank e tegoueze ar peñseou. Naoz an Ohio, ar Mississipi, ar Missouri a-dreist-holl, a oa strobellet-holl neuze, war gilometradou-hed a-wechou, gant gwez bras-divent diwriziennet, anezo skosellou (*snags, sawyers*) gwall-freuzus d'ar bagou-dre-dan. Peñseou mantrus a voe diwarno.

an treniou. E 1890, e nivered er Stadou-Unanet betek pevar hent-houarn treuzamerika : *Central Pacific Railroad,* eus New-York da Sant-Fransisko, dre Omaha, Cheyen hag Ogden (5412 kilometrad) ; *Topeka and Santa Fe Railroad*, eus New-York da Sant Fransisko, dre Sant-Loeiz, Topeka (Kansas), Santa-Fe (Nevez-Veksiko) ha Norz-Arizona (7.480 kilometrad ; digoret e 1891) ; *Southern Pacific Railroad,* eus an Nevez-Orleans da Sant-Fransisko, dre Deksas ha Su-Arizona (4.015 kilometrad ; digoret e 1883) ; *Northern Pacific Railroad,* eus New-York da Astoria, dre Chikago, Sant-Paol, Dakota ha Montana (5.839 kilometrad ; digoret e 1883) (49). Degas dreholl danvez-pobla o doa graet, hag, a-hed o linennou e weled o sevel a-wel-dremm, kouls lavarout, kêriou, kêriadennou hag atantou. E kement lec'h ma oa douar mat, e kemere an edegou lec'h ar geotegou. E kement lec'h metalus en e goundoun, e tigore mengleuziou (50).

(49) A. Laugel, *Le chemin de fer du Pacifique*, war *Rev. des Deux Mondes*, 1856 ; W. Heine, *Le chemin de fer du Pacifique*, war *Rev. des cours scientifiques*, mezeven 1867 ; *Le chemin de fer du Pacifique*, war *Bull. de la Soc. de Géogr.*, 1867 ; R. Lindau, *Le chemin de fer du Pacifique à l'Atlantique*, war *Rev. des Deux Mondes*, 1869, 1870 ; Ch. Boissay, *Le railway du Pacifique*, war *Journal des Economistes*, 1871 ; H. Blerzy, *Les chemins de fer aux Etats-Unis*, war *Rev. des Deux Mondes*, 1872, 1873 ; L. Simonin, *Les chemins de fer aux Etats-Unis*, war *Rev. des Deux Mondes*, 1876 ; E. Vernon, *American Railroad Manual for the United States and the Dominion*, New-York, 1885 ; Poor, *Manual of the Railroads of the United States*, 1889. Eur bempvet linenn a oa er C'hanada, *Canadian Pacific Railroad*, savet etre 1875 ha 1886, eus Montreal da Vankouver, dre Winnipeg (Manitoba), E. Cotteau, *Le Transcanadien*, war *T. du M.*, 1891.

(50) Naousped taolenn eus an traou-se, bet tennet diwar



An danvez-pobla-se, nemet eun nebeut Skandinaved hag Alamaned nevez-enbrôet en Amerika, a oa hogos amerikan-rik, da lavarout eo tarzet diwar an henstrollad gouennou eus ar marevez trevadennel (*Colonial stock*). Ar Saozamerikaned a ouenn e oa ar re niverusa en o zouez, hag an nann-saoznegerien o doa dalc'het d'o yezou tra ma vevent kenstrollet e trevadennou koz distro ar Reter, n'oant ket evit padout d'o mirout dre zivrôa evel-se, distrollet a-hiniennou, hag a-gemmesk gant ar saoznegerien. An abegou a lakae an eil re hag ar re-all da zivrôa e oa hoal an douarou nevez hag an heug rak ar vuhez er Stadou koz, deuet da veza re-stank-tudet (*too crowded*), diouz o meno. Peur-anataüs er c'heñver-se an drodiziv en devoe ar Gall Grancey e 1883, e-kreiz digenvezderiou an Dakota, gant eun tieg koz a zivrôe eus an Arkansas d'ar Yellowston gant e wreg, e zek bugel, e loened hag e holl beadra sammet war bemp pe c'houec'h karr (51). An hevelep beajour a laka da evesaat ne zegouezas biskoaz d'ezañ keja, e Kornog ar Stadou-Unanet, ouz an holl Europiz-se, kalz anezo keodediz a renk izel, a guitae neuze a gantmiliadou bep bloaz hon douar-bras evit mont da veva er Stadou-Unanet. En em vernia a raent e kêriou bras ar Reter ha ne daent ket er C'hornog pelloc'h eget

welout, a gaver en eur bern levriou saoznek, alamanek ha gallek moulet e-pad an XIXvet kantbed. Unan hepken eus al levriou-se a venegin amañ, skrivet gant eun den n'oa ket boemet gant Amerikaned e amzer : E. de Mandat-Grancey, *Dans les Montagnes Rocheuses*, kenta mouladur, 1884 ; trede mouladur, 1894.

(51) Danevellet gantañ en e levr *Dans les Montagnes Rocheuses*, pp. 39-40 (eus an trede mouladur). Eleiz a desteniou heñvel ouz hennez a c'hellfed da zastum.

Sant-Loeiz ha Chikago. Tud, bet boas ez vihan da veva e broiou poblet-stank hag e kêriou, n'int ket stummet diouz en em arvari er gouelec'hiou. *Distera ha falla danvez-pobla a zo evit maeziou didud eur vro nevez eo an hini a zeu eus gwerin ar c'heodedou bras* (52).

Ar gounit eus douarou ar C'hornog gant ar pep hera eus ar bobl amerikan en deus lakaet da c'haouiaded ar rummadou Amerikaned aonik-se a lavare, ken abred ha kreizenn an XVIII$^{\text{vet}}$ kantved, « e oa tonket ar gouelec'hiou en em astenne eus ar meneziou Allegani d'ar meurvor Habask, war eur gorread-bed trec'h da hini Europa, da venel c'hoaz fraost ha didud a-hed kantvedou-pad », hag a savas disehan-kaer o mouez, eus 1803 da 1867, ouz kement stagadenn pe brenadenn a zouarou nevez a veze graet gant gouarnamant o bro er C'hornog, dre lavarout « e oa eur barrad-follentez lakaat o brôadig da vont a-skign d'en em goll e digenvezderiou ec'hon-divent ar C'hornog ! » (53).

(52) Pobla maeziou didud gant keodediz, eun doare-arnod hennez a zo bet graet naousped gwech e-pad an istorvez hag a zo deuet da fall bep gwech. Founnus eo an testeniou. Menegomp hepken hini Aostralia, Per Leroy-Beaulieu, *Les nouvelles sociétés anglo-saxonnes*, trede mouladur, 1907, pp. 62, 128, 152-9, 161-2. A-zivout stlabez Europa en Amerika, lenn eveziadennou Gustav Le Bon, *Lois psychologiques de l'Evolution des Peuples*, dekvet mouladur, 1911, pp. 122-3 ; Grancey, *op. cit.*, p. 163.

(53) Levriou a istor a-zivout gounidigez ar C'hornog : C.W. Alword ha Lee Bidgood, *First Explorations of the trans-Alletheny region by Virginians* ; Thwaites, *A brief history of the Rocky Mountains exploration* ; Th. Roosevelt, *The Winning of the West*, 3 levrenn ; F. J. Turner, *Rise of the New West* ; O. P. Austin, *Steps in the Expansion of our Territory*, New-York, 1909 ; h.a. — Eñvorennou : P. Fontaine, *The Great*



Oberiantiz saoznegerien Amerika n'he deus ket en em ziskouezet hepken dre lakaat douarou ar C'hornog dindan gounid. Skedi a reas kement-all war eun niver tachennou-all disheñvel a-grenn diouz an tiekaat, ar mesa-loened, ar mengleuzia hag an ijinouria. Ar spered a gredenn a enaoue saverien Vro-Saoz-Nevez a zo padet da veva e-mesk an darn-vuia eus o diskennidi. E nep bro-all ebet war an Douar, n'eus bet muioc'h a azaouez ouz an traou a gredenn, n'eo bet trôetoc'h outo an dud, n'eo bet stankoc'h an ilizou hag ar ranngredennadou eget er Stadou-Unanet e-pad an XIX$^{\text{vet}}$ kantved ha derou an XX$^{\text{vet}}$. E nep bro-all ebet n'eo bet niverusoc'h, oberiantoc'h, speredekoc'h da embreger, ha galloudusoc'h ar c'hevredadou tud en em unanet-start dindan arouez eur gredenn gristen bennak : Kengevredad kristen ar baotred yaouank hag ar merc'hed yaouank (*Young Men and Young Women Christian Association*), Kevredad ar Strivad kristen (*Christian Endeavour*), Urz Merc'hed ar Roue (*Order of the King's Daughters*), Armead ar Silvidigez (*Salvation Army*), h.a. Dre gantmiliadou eo e niverer an izili er c'hevredadou-se (54).

A-hend-all, ar pleg hag ar blaz ouz an deskadurez uhel pleustret hepken diwar ar c'hoant da zidouella, da greñvaat ha da spiswelusaat ar spered, ar pleg hag

*Deserts and Forests of North America* ; Koronal R. B. Marcy, *Thirty years of Army Life on the Border, comprising description of the Indian nomads of the plains, exploration of new territory, etc.*, New-York, 1866. H.a.

(54) Paol de Rousiers, *La Vie américaine*, 1892, pp. 650-78 ; F. Roz, *L'Energie américaine*, pempvet miliad, 1914, pp. 107-19, 140-1 ; *L'Amérique nouvelle*, 1923, pp. 61-87 ; *L'Evolution des Idées et des Mœurs américaines*, 1931, pp. 147-77.

ar blaz-se, ker paot e-touez an drevadennerien gent, a dreuzvevas a-remziad-da-remziad en eun nebeut tiegeziou diouz an dibab, hag a daolas frouez stank hag a lïes-seurd, dreist-holl e dibenn an XIX[vet] kantved hag e derou an XX[vet]. Truezi a c'heller ober ouz ar miliadou-se a veajourien eus Europa n'o deus kavet da daolenni d'eomp er Stadou-Unanet, d'ar mareou-se, nemet tud a-seurd gant dollarataerien, ijinourien ha paotred-saout, ha traou evel skraboablou New-York, pont meur Brooklyn, savadeg stlejerezed-treniou Baldwin e Filadelfia, ha lazadegou-moc'h Chikago (55). Tud ha traou a zo bet en Amerika estr eget ar re-se, ha n'oa nemet o c'hlask da ober evit o c'havout.

En Amerika evel e kement bro-all a sevenadurez a zo er bed, an dud trôet da studia ha da brederia, ha hoalet gant ar skiant-mañ-skiant, gant an doare-mañ-doare a imbourc'hadennou, o deus klasket en em zarempredi hag en em voda a-vare-da-vare a-benn divizout hag en em guzulia kenetrezo diwar-benn an traou a garent. Ac'hano, er Stadou-Unanet, eun niver

(55) Pe, e-touez ar marzennou o tont a-berz an Natur, an didec'hadus Niagara, bet taolennet seiz kant mil gwech da vihana, hag en holl yezou Europa... nemet ar brezoneg an hini e ve. Bez' ez eus koulskoude, en Amerika, kaerderiòu-natur-all, ha stank a-walc'h o niver, evit na vefe két ret d'ar veajourien randoni bepred diwar-benn an hevelep re. E-touez al lammdouriou, ha pa na ve ken, bez' ez eus eur c'halz hag a zo trec'h d'an Niagara, n'eo ket dre o c'hemented-dour-kouez, hogen dre uhelder o lamm ha dre o c'hened, da skouer lammdour kogusheñvel ar *Po-ho-no* (Gouel ar Werc'hez), e traonienn ar Yosemite, d'ezañ 310 metrad uhelder hag o lïes-skedi eñnañ holl livou ar ganevedenn, pe c'hoaz, en hevelep traonienn, lammdouriou triderezek stêr Yosemite, d'an hini kenta 530 metrad uhelder, d'an eil 150, d'an trede 140. A Tissandier, *Six mois aux Etats-Unis*, 1886, p. 160.



kevredadou-studia n'o deus graet nemet stankaat ha liesseurtaat adalek derou an XIX[vet] kantved betevremañ, ken ma reont hizio diouz kement ezomm reiz a c'hall diwan e spered mab-den : *The American Philosophical Society* « Ar C'hevredad amerikan a brederouriez » (Filadelfia), unan eus ar re gosa, pa 'z eo bet savet en XVIII[vet] kantved, er mare m'edo c'hoaz poblañs ar Stadou-Unanet keit-ha-keit gant poblañs Vreiz hizio ; *The American Association for the Advancement of Science* « Ar C'hengevredad amerikan evit kas ar Ouiziegez war-raok » ; *The American historical Association* « Ar C'hengevredad istorek amerikan » ; *The American Antiquarian Society* « Ar C'hevredad amerikan a hendraouriez » (Worcester) ; *The American Ethnological Society* « Ar C'hevredad amerikan a dudoniez » (New-York) ; *The Linguistic Society of America* « Kevredad yezoniourien Amerika » ; *The American Philological Association* « Ar C'hengevredad amerikan a lizeregouriez » ; *The American Folk Lore Society* « Ar C'hevredad amerikan a werinoniez » (New-York) ; *The Hispanic Society of America* « Kevredad hispanegourien Amerika » ; *The American Oriental Society* « Ar C'hevredad amerikan a reterouriez » ; *The American Asian Society* « Ar C'hevredad amerikan-azian » ; *The Polynesian Society* « Ar C'hevredad poluneziat » (New-Plymouth) ; *The Maya Society* « Ar C'hevredad maya » (Baltimor) ; *The Marine research Society* « Ar C'hevredad-imbourc'hi a verdeadurez » (Salem) ; *The American Geographical Society* « Ar C'hevredad amerikan a zouaroniez » (New-York) ; *The National Geographic Society* « Ar C'hevredad brôadel a zouaroniez » (New-Haven) ; *The Geographical Society of*

*Philadelphia* « Kevredad douaroniez Filadelfia » ; *The Zoological Society of America* « Kevredad-loenoniez Amerika » ; *The Geological Society of America* « Kevredad-douarouriez Amerika » ; *The Texas Archaeological and Palaeontological Society* « Ar C'hevredad a hendraouriez hag a henouennoniez eus Teksas » (Abilene) ; h.a.

Ar c'hevredadou a istorouriez hag a naturouriez a zo niverus-kenañ. Rak, ouspenn ar c'hengevredadou bras o deus izili dre holl Amerika, evel m'eo, da skouer, e-keñver istorouriez, an *American Historical Association,* bez' ez eus e pep Stad kevredadou bihanoc'h : *The New Jersey historical Society* « Kevredad istorek Nevez-Jerze »; *Nebraska State historical Society* « Kevredad istorek Stad Nebraska » ; *The California historical Society* « Kevredad istorek Kalifornia », h.a.

Eur meneg a ziforc'h a zellez *The Bibliographical Society of America* « Ar C'hevredad amerikan a levroniez », da vennad d'ezañ heñcha an dud a studi e-touez morad al levriou hag ar c'helaouennou.

Ret eo staga ouz ar c'hevredadou-se, ensavaduriou, akademiou, skoliou, mirdiou, lenndiou, diazezadou (*foundations*) dleet da vrokusted an Amerikaned pinvidik, ha skourradou-zo eus Renerez Meur Washington hag eus Renerez pep Stad : *The American Academy of Political and Social Science* « an Akademi amerikan a skiant politikel ha kevredadel » (Filadelfia) ; *The Archaeological Institute of America* « an Ensavadur amerikan a hendraouriez » ; *The Mediaeval Academy of America* « an Akademi amerikan a grennamzerouriez » ; *The Oriental Institute* « an Ensavadur a reterouriez » (Chikago) ; *The American*



*School of Classical Studies at Athens* « Skol amerikan ar Studiou klasel e kêr Athen » ; *The American Academy in Rome* « an Akademi amerikan e Rom » ; *The American School of Oriental Research in Jerusalem* « ar Skol amerikan a imbourc'herez retei e Jeruzalem » ; *The American School of Prehistorical Researches* « ar Skol amerikan a imbourc'hadennou ragistorek » ; *The Smithsonian Institution* « an Ensavadur smizsoniek » (Washington) (56) ; *The Bureau of American Ethnology* « ar Bureo a dudoniez amerikan » (a zo kevrenn en Ensavadur smizsoniek) ; *The U.S. Geological Survey* « An Evezierez ouz douarouriez ar Stadou-Unanet » ; *State of Connecticut Geological and Natural History Survey* « an Evezierez ouz douarouriez ha naturouriez Stad Konnektikut » *The Washington Academy of sciences* « Akademi ar Skiantou e Washington » ; *The New-York Academy of Sciences* « Akademi-New-York ar Skiantou » ; *The Michigan Academy of Sciences, Arts and Letters* « Akademi-Vichigan ar Skiantou, an Arzou hag al Liziri » ; *The National Academy of Sciences of the U.S. of America* « an Akademi vrôadel a Skiantou eus Stadou-Unanet Amerika », h.a.

An holl gevredadou, kengevredadou, ensavaduriou, skoliou, akademiou ha strolladou-imbourc'hi-se a embann dastumadou ha danevelladou miziek pe vloaziek eus o labouriou, dindan lïes-seurd anoiou : *Proceedings, Transactions, Records, Activities, Papers,*

(56) Savet a-drugarez da vrokusted eur Saoz gouiziek ha pinvidik a legadas e holl zanvez da groui ha da veva er Stadou-Unanet eun ensavadur gouestlet da greski ha da leda ar Gouzout e-touez an dud.

*Magazine, Annals, Year Book, Annual Report, Bulletin, Memoirs, Monographs, Studies, Notes, Contributions, Explorations and field work, Researches, Journal, Review* « Graou, Kenoberiadou, Eñvoradou, Oberiantizou, Paperennadou, Magazin, Bloaziadou, Bloazlevr, Danevell-vloaz, Kannad, Kounaënnou, Undaolennadou, Studiadou, Notennou, Kendegasadennou, Ergerzadennou-studia ha c'houiliadennou war ar maez, Imbourc'hadennou, Kelaouenn, Kelc'hgelaouenn » (57).

Ouspenn a reont: kas ergerzadennou studia ha furcha

(57) *Proceedings of the American Philosophical Society ; Transactions of the Kansas Academy of Sciences* (Manhattan) ; *Records of the Columbia historical Society* (Washington) ; *Archaeological Activities ; The Papers of the Bibliographical Society of America ; The Papers of the Peabody Museum of American Archaeology and Ethnology ; Nebraska history Magazine ; The National Geographic Magazine ; Year Book af the Carnegie Institution ; Annual Report of the Bureau of American Ethnology ; Annual Report of the U.S. Geological Survey ; Bulletin of the American Museum of Natural History ; Bulletin of the U.S. Geological Survey ; Memoirs of the American Folk Lore Society ; Indian Monographs ; U. S. Geological Survey Monographs ; Harvard African Studies ; Art Studies, Medieval, Renaissance and Modern* (stagadenn vloaziek an *American Journal of Archaeology*) *Indian Notes ; Contributions from the Museum of the American Indian (Heye Foundation)* (New-York) ; *Columbia University Contributions to Anthropology ; Explorations and Field Work of the Smithsonian Institution ; Researches and Transactions of the New-York State Archaeological Association ; The Journal of Geography* (Chikago) ; *The Journal of Geology* (Chikago) ; *The American Journal of Physiology ; The American journal of Physical Anthropology* (Filadelfia) ; *The American Journa of Sociology* (Chikago) ; *The American Journal of Psychology* (Ithaka) ; *The Journal of Social Psychology* (Worcester) ; *The Hispanic American historical Review* (Durham) ; *The Missis-sipi Valley historical Review* (Cedar Rapids) ; *The Missouri historical Review* (Kolumbia) ; *The New Mexico historical Review.* H.a.



da gement bro eus ar bed ma c'heller kavout danvez-studi talvoudus pe a-berz mab-den pe a-berz an Natur : *The Colorado River Expedition, The Hemenway southwestern archaeological Expedition, The Harriman Alaska Expedition, The Jesup North Pacific Expedition, The Point Barrow Expedition, The American Expedition to Syria, The American Society for the Excavation of Sardis, The American Asian Expedition to Central Asia, The Darwin Memorial Expedition*, h.a.

Eun niver bras eus ar c'helaouennou hag al levriou a ouiziegez a embanner bep bloaz er Stadou-Unanet a vez diwar dourn izili ar gevrenn-mañ-kevrenn eus ar Skoliou-meur. Skol-veur Kalifornia, da skouer, a zo enni kevrennou diwar-benn prederouriez, douaroniez, denoniez, istorouriez, hendraouriez ha tudoniez Amerika, lizeregouriez henamzerel, lizeregouriez-vremañ, lizeregouriez semitek, h.a. Embannet e vez gant ar skol-veur al labouriou graet gant izili ar c'hevrennou-se. Ac'hano rummadou levriou anvet *University of California Publications in Philosophy, in Geography, in Anthropology, in History, in American Archaeology and Ethnology, in Classical Philology, in modern Philology, in semitic Philology*, h.a. Heñvel emañ evit ar Skoliou-meur-all : bez 'ez eus evel-se, a-berz Skol-veur Illiniz, embannaduriou diwar-benn ar yez hag al lennegez, ar skiantou kevredadel, h.a. (*University of Illinois publications in language and literature, in social sciences, etc...*).

E bro-all ebet n'emañ ledanoc'h astennet eget er Stadou-Unanet an dihued a gemer mab-den ouz arvesti ha studia traou an Natur : ar plant hag al loened dreist-holl. Eun doug-spered hennez hag a zo

deuet da veza boutin etre an holl ouennou brôet en Amerika er XVII$^{\text{vet}}$ hag en XVIII$^{\text{vet}}$ kantved. Kreñvaet eo bet e-kreiz an XIX$^{\text{vet}}$ kantved gant levezon an naturour helvetiat hollvrudet Loeiz Agassiz hag ar prederour bras amerikan Ralph Waldo Emerson (58). N'eo ket ar c'helaouennou a naturouriez hepken a gement a zo stank er vro-se (unan eus ar re wella eo *The American Naturalist* « An Naturour amerikan »). Founnaat a ra ivez al levriou, adalek ar re uvela, skrivet hep c'hoant ebet d'ar ouiziegez, evit ar vugale, an dud dizesk, peuz-dizesk pe hanter-zesket, betek ar re ouizieka, evel ma voe en XIX$^{\text{vet}}$ kantved levriou bras Audubon diwar-benn al loened : *The Birds of America*, 1828-1839 ; *Ornithological Biography*, Filadelfia, 1832 ; *The Viviparous Quadrupeds of America*, New-York, 1845-1858 ; ha re Sargent a-zivout ar gwez : *The Forest Trees of America*, Washington, 1884 ; *The Silva of North America*, 14 levrenn, Boston ha New-York.

N'emañ ket amañ al lec'h da rei eur c'hrennad, ha pa na ve ken, eus al labour graet a-benn bremañ gant an Amerikaned en holl skourrou ar Gouzout. Menegi a rin hepken eun tregont bennak a oberennou a ouiziegez, re vras ha re vihan, dibabet a-ratoz diouz an disheñvela m'emañ an eil diouz egile an danveziou

(58) A-zivout ar c'henteliou hag ar prezegennou a reas Agassiz er Stadou-Unanet, ar skoliou-hañv war ar maez a grouas eno evit aesaat d'e ziskibien studia an Natur, lenn *Louis Agassiz, Life and Letters*, embannet gant e wreg ; Th. Bentzon, *Le naturalisme aux Etats-Unis : la bibliothèque du plein-air* (*Outdoor Library*), war *Rev. des Deux Mondes*, 15$^{\text{vet}}$ à viz Gwengolo 1887, pp. 428-51. Diwar-benn Emerson, levr Dugard, *Ralph Waldo Emerson, sa vie et son œuvre*. Diwar benn ar c'hevredadou Audubon (*Audubon Societies*), Herri van Dyke, *Le Génie de l'Amérique*, 1909, p. 221.



meret enno, evit rei gwelloc'h a se d'al lenner eun tañva eus liester an imbourc'hiou kaset da benn gant saoznegerien Amerika abaoe eur c'hantved.

William Maclure, *Observations on the Geology of the United States explanatory of a Geological Map* « Eveziadennou diwar-benn douarouriez ar Stadou-Unanet o tiskleria eun daolenn a zouarouriez », Filadelfia, 1809 ; *On the Geology of the United States of North America* « A-zivout douarouriez Stadou-Unanet Amerika an Hanternoz », 1818

Mac Kenney ha Hall, *History of the Indian tribes* « Istor ar meuriadou indian », 3 levrenn, Washington, 1838-1844.

W. H. Prescott, *History of the Conquest of Mexico, with a preliminary view of the ancient Mexican civilization* « Istor aloubidigez ar Meksik, gant kent-selladou ouz an hen-sevenadur meksikat », 2 levrenn, New-York, 1843 ; *History of the Conquest of Peru* « Istor aloubidigez ar Perou », 3 levrenn, Boston, 1847.

Whitney, *The Yosemite Book* « Levr ar Yosemite », New-York, 1868.

H.H. Bancroft, *The native races of the Pacific States of North America* « Hen-ouennou Stadou ar mor Habask en Norz-Amerika », 5 levrenn, New-York, 1874 ; *History of the United States* « Istor ar Stadou-Unanet », 6 levrenn, 1882 ; *History of the Pacific States of North America* « Istor Stadou ar mor Habask en Norz-Amerika », 20 levrenn, Sant-Fransisko, 1882-1890 ; *History of Mexico* « Istor ar Meksik », 1885 ; *History of Central America* « Istor Kreiz-Amerika », 1885.

J.A. Allen, *The Geographical Distribution of Mam-*

*malia* « Kenlec'hiennadur ar Bronneged dre ar Bed », Washington, 1878.

Th. Donaldson, *The George Catlin Gallery in the U.S. National Museum* « An Daolennaoueg Siorj Catlin e Mirdi brôadel ar Stadou-Unanet », 2 levrenn, 1885 (59).

Heilprin, *The Geographical and Geological Distribution of Animals* « Kenlec'hiennadur al Loened dre ar Bed, hervez an Douaroniez hag an Douarouriez », 1887.

D. Brinton, *American Aboriginal Literature* « Lennegez hen-ouennou Amerika », 8 levrenn, Filadelfia, 1890 ; *The American Race* « Ar Ouenn amerikat », New-York, 1891 ; *Essays of an Americanist* « Skridou-êsa eun amerikanour », Filadelfia, 1896 (trede mouladur).

Herri Fairfield Osborn, *Fossil Mammals of the Wasatch and Wind rivers* « Bronneged karrekaet stêriou Wasatch ha Wind », 1892 ; *The Origin and Evolution of Life* « Hadenn ha Kresk ar Vuhez », 1917.

Zelia Nuttall, *Fundamental principles of Old and New World Civilization* « Penn-sturiadou Sevenadurez ar Bed Koz hag ar Bed Nevez », 1901 (60).

(59) An daolennaoueg-se a zo anezi taolennou ha tresou, o skeudenni Indianed, bet tennet gant al livour amerikan Siorj Catlin p'edo o veva e-touez meuriadou ar C'hornog-Pell (*Far-West*), etro kreiz an XIXvet kantved. Eus ma 'z int bet graet diouz natur, d'eur mare n'edo ket c'hoaz kontammet ha distreset an Indianed gant briz-sked ha drouk-aveliou ar sevenadurez, e teu dreist-holl talvoudegez an taolennou hag an tresou-se. Lezet en deus Siorj Catlin levriou kerkouls ha taolennou ; daou anezo a zo bet trôet e galleg : *La vie chez les Indiens*, 1863 ; *Les Indiens de la Columbia et du Haut-Missouri*, war *T. du M.*, 1869.

(60) A ouenn iwerzoniat e oa Zelia Nuttall. Eur c'hrennad



Jeremiah Curtin, *Creation Myths of Primitive America, in relation to the religious history and mental development of mankind* « Marzkredennou war ar Grouidigez en Hen-Amerika, e stag ouz Istor ar C'hredennou hag ouz araokaat-spered an Denelez », 1903.

J.H. Breasted, *Ancient Records of Egypt* « Henenvoradou bro-Ejipt », 5 levrenn, Chikago, 1906-1907 ; *Oriental forerunners of Byzantine painting* « Rakredourien reterat al livouriez vuzantat », 1924 [renta-kont gant Salaun Reinac'h, war *Rev. archéol.* 1924, II, p. 274] ; *The Conquest of Civilization* « Gounidegez ar Sevenadurez », 1926.

Tom Peete Cross, *The Celtic Origin of the Lay of Yonec* « Andon geltiek son Yonek », 1910.

Th. Madison Grant, *The passing of the great race* « Tremen ar ouenn veur », New-York, 1916.

Margaret Talbot Jackson, *The Museum : a Manual of the housing and care of Art Collections* « Ar Mirdi : eul laolevr (levr-dourn) diwar-benn mirdia dastumadou a arzouriez hag o derc'hel e ratre vat », New-York, 1917 [kenveria *Rev. archéol.* 1922, I, p. 209].

Benjamin Kidd, *The Science of Power* « Skiant ar Veli », 1918 [renta-kont war *Rev. des Et. anc.*, 1922, p. 77].

Roy C. Flikinger, *The Greek theater and its drama* « Ar c'hoarilec'h gresiat hag e zrama », Chikago, 1918 [renta-kont gant Oktav Navarre, war *Rev. des Et. anc.*, 1921, pp. 149-54].

eus he buhez a zo bet moulet war *Jour. de la Soc. des Americanistes*, 1933, pp. 369-70.

J.W. Fewkes, *Prehistorical villages, castles and towers of southwestern Colorado* « Kêriadennou, kestell ha touriou ragistorek e mervent Kolorado », Washington, 1919.

J.C. Allen, *The Greek theater of the fifth century before Christ* « Ar c'hoarilec'h gresiat er pempvet kantved kent ar C'hrist », Berkeley, 1919 [renta-kont gant O. Navarre, war *Rev. des Et. anc.* 1922, pp. 171-2].

Jeorjiana Goddard King, *The Way of Saint James* « Hent Sant-Jalm [Kompostal] », 3 levrenn, New-York, 1920 ; *Sardinian Painting : the painters of the gold backgrounds* « Liverez Sardinia : livourien an dremmweliou alaouret », Bryn Mawr, 1923 [rentaou-kont gant S. Reinac'h, war *Rev. archéol.* 1923, II, pp. 361-3].

E. Watson Burlingame, *Buddhist Legends translated from the original pâli texts of the Dhammapada Commentary* « Mojennou bouddhaek, trôet diwar mammskridou paliek an danevell-ziskleria d'an Dhammapada » (61) (*Harvard Oriental Series*, levrennou XXVIII-XXX), Cambridge, Mass., 1921.

Rhys Carpenter, *The esthetic basis of Greek Art* « Maensol a gened an Arz gresiat », Bryn Mawr, 1921.

Walter Woodburne Hyde, *Olympic victor monuments and Greek athletic art* « Maengounaduriou trec'hadennou Olumpia hag Arz gourennel ar C'hresianed », Washington, 1921.

Alberta Mildred Franklin, *The Lupercalia*, New-

(61) *Dhammapada* « Hent ar Santelez », unan eus levriou Roll ar skridou-meur bouddhaek, *Rev. archéol.*, 1922, II, p. 199.



York, 1921 [renta-kont gant S. Reinac'h, war *Rev. archéol.* 1922, II, p. 353].

A. Kingsley Porter, *The Sculpture of the West* « Maengizellerez ar C'hornog », Boston, 1921 ; *Romanesque Sculpture on the pilgrimage roads* « Ar maengizellerez romanek war an hentou pirc'hirinerez », 10 levrenn, Boston, 1923 [rentaou-kont gant S. Reinac'h, war *Rev. archéol.* 1922, I, pp. 192-3 ; 1923, I, pp. 370-1].

R. Mott Gummere, *Seneca the philosopher and his modern message* « Seneka ar prederour hag e gelennadd d'ar bed-bremañ », Boston, 1922 [renta-kont gant S. Reinac'h, war *Rev. rachéol.* 1922, II, p. 355].

Cl. S. Fisher, *The minor cemetery at Giza* « Ar vered vihana e Giza » (*University of Pennsylvania : Egyptian section of the University Museum, The Eckley B. Cox Foundation*), Filadelfia, 1924 [renta-kont gant S. Reinac'h, war *Rev. archéol.* 1925, II, p. 182].

W. Burt Cook, *Catalogue of the Egyptological Library and other books from the collection of the late Ch. Edwin Wilbour* « Roll al levraoueg a ejiptegouriez hag al levriou-all diwar an dastumad graet gant an tremenet Ch. Edwin Wilbour », Brooklyn Museum, 1924 [renta-kont gant S. Reinac'h war *Rev. archéol.* 1925, I, p. 191].

Tenney Frank, *Roman buildings of the Republic : an attempt to date them from their materials* « Savaduriou roman eus ar Republik : eun taol-êsa d'o amzeria diwar an danveziou anezo », 1924 [renta-kont gant S. Reinac'h, war *Rev. archéol.* 1925, p. 198].

M. G. Smith, *Political organization of the Plains*

*Indians* « Urziadur politikel Indianed ar C'hompezennou » (*University of Nebraska publications in American ethnography*), Lincoln, 1925.

Douglas Houghton Campbell, *An outline of Plant Geography* « Eun damskeud eus Douaroniez ar Plant », New-York, 1926.

Evit ar pez o deus graet saoznegerien Amerika war dachenn al lennegez-diduella, abaoe eur c'hantved, e kasan al lenner, e tu da studia ha da labourat, davet levr Herri van Dyke, *Le Génie de l'Amérique* « Troanien Amerika », 1909, pp. 279-333, ha, dreist-holl, davet ar pennadou-skrid embannet gant Th. Bentzon war ar *Rev. des Deux Mondes*, eus ar bloaz 1885 d'ar bloaz 1911 (62). Ne gollo ket e amzer ha ne geuzio ket d'e boan. Rak, dre o lenn, e ray anaoudegez gant paotred ha merc'hed e vefe da heti kaout ar seurd ganto amañ, e Breiz, an abreta ar gwella, etouez ar vrezonegerien ; paotred ha merc'hed disheñvel-bras diouz an dollarataerien diboellet m'eo bet o randoni warno ar pep brasa eus skrivagnerien Europa.

Menegi hepken a ran ivez ar stourm renet ker kalonek, gant rummadou-all a baotred hag a verc'hed diouz en dibab, ouz an holl wanderiou a gorf hag a spered bet lakaet da ziwan en eun darn eus poblañs Amerika gant ar re-greski eus ar meurijinerez, ar reemastenn eus ar c'hêriou, ar re-binvidikaat eus eur re, ar re-baouraat eus re-all. Kavout a ray al lenner sklaerderiou war se e levr Van Dyke meneget uheloc'h, pp. 176-225, hag e levr F. Roz, *L'énergie américaine*, pp. 136-46. Da vont larkoc'h, trei ouz ar pez o deus skrivet an Amerikaned o-unan, an obererien anezo, ar re o deus klasket e gwirionez diboania, parea ha dizarbenn, ha neket an huñvreerien bet hepken o rambreal hag ar veskerien o hada dispac'h er Gevredigez.

(62) Th. Bentzon he deus embannet ivez levriou em eus rôet anoiou hiniennou anezo e levr Abherve, *Eur Breizad er C'hanada*, Brest, 1933, p. 26, n. 1.



A-zivout al labour graet er skoliou, avat, kent disouc'ha e livirin eun dra bennak. Rak a-bouez bras eo ar skoliata evit amzer da zont ar vrezonegerien evel pobl. Seul vihanoc'h ar vrôad, seul retoc'h d'ezi kaout doareou-diorren ar vugale eus ar pervesa (63), evit gallout kempoueza an difounn eus an dud enni dre ar mad anezo. Amañ, e Breiz hag er broiou-krec'h, e tenn muioc'h-mui ar Gouarnamant (gouarnamant Bro-C'hall, gouarnamant Pariz) da gemer warnañ e-unan ar garg da sevel ar vugale. Mestr-skol ha kentelier eo, evel m'eo aozer ha marc'hadour butun, oberiataer ibiliou-tenna-tan, rener hent-houarn, h.a. Unvan-meurbet dre ar Frañs a-bez emañ da heul an doareou sevel ha kelenn e boaz gant Hollzeskadurez Vro-C'hall. Abeg a zo bet kavet enno abaoe pell amzer gant ar speredou dizalc'h (64). Biza a reont da goucha e penn ar bugel eur bern anaoudegeziou didalvez d'ezañ peurvuia. An anaoudegeziou-se, ouspenn, a zo anezo *anaoudegeziou maro*, dre ma

(63) Rei a ran amañ d'ar ger *pervez* e dalvoudegez uhel, e dalvoudegez c'herdarzel (diwar al latin *perfectus*, a zo anezañ ivez andon ar galleg *parfait*), E. Ernault, *Gloss. m. br.*, 1896, p. 480.

(64) N'hellan ket pleustri amañ war ar gudenn-se evel ma vefe dereat. Kavout a ray al lenner ar pep gwira eus an traou a zo bet lavaret a-enep da zoareou-kelenn Hollzeskadurez Vro-C'hall a-zastum e levr an Doktor Gustav Le Bon, *Psychologie de l'Education*, pemzekvet miliad, 1912.

teuont d'ar bugel dre glevout ar mestr ha dre lenn al levr, ha neket dre an arnodi hag ar skiantprena (65). Deski ar bugel kentoc'h eget e sevel, setu ar pez a glask doareou-kelenn Bro-C'hall. Ober a reont anezañ eur peroked bihan, ha netra ken (66). Ha dre enoei betek re ar vugale, e vougont enno peurliesa, a-benn o buhez-pad, pep c'hoant da lenn ha da studia drezo o-unan, eur wech diskoliet.

Warlerc'hiet en he doareou-kentelia a denn hepken da stambouc'ha penn ar bugel, emañ ken warlerc'hiet-all Hollzeskadurez Vro-C'hall en he doare da gentraoui ar vugale war al labour, pa n'he deus kavet hent-all ebet estr eget an hini izela, bet heuliet a-holl viskoaz gant ar ouezidi, ar Varbared hag ar baganed : ar veuleudi, ar gopr, ar priz rôet d'ar re a zo bet trec'h d'ar re-all er c'henstrivadegou. Dre an hent-se, e laka da ziwana ha da greski er vugale ar falla techou a zo a-had e mab-den : ar spered a vrizkendamouez, a lorc'hentez hag a warizi (67).

(65) « Gwella tu da veiza eo ober. Ar pez a zesk an den ar starta hag a vir ar gwella eo ar pez a zesk, kouls lavarout, drêzañ e-unan » (Kant).

(66) « Gouzout dindan eñvor n'eo ket gouzout » (Montaigne). — « Pa na lak ket eur bugel da dalvout en e lavar eur reolenn a yezadur, petra vern ma c'hallfe he dibuna ? Ne oar ket anezi ! Beza her goar difazi an neb a ra diouti. Ha pa n'oufe he dibuna ne vern ket ! » (Kant. Laket e brezoneg gant Abherve).

(67) Den n'em dislavaro pa livirin e vez diefedusaet amañ an emsao evit ar Yez gant gwanderiou ha sïou ar vrezonegerien o-unan : o lentegez da embreger, an diijin a ziskouezont en embregerez, o leziregez da zeski ha da studia, o emc'hloar, an digengarantez hag ar warizi a vagont an eil ouz egile, an eneberez a c'hoariont ouz kement hini a fell d'ezañ ren pe reiza an traou. Ar re-se holl a zo gwanderiou ha gwall-blegou stag ouz anien mab-den ha ledet-stank da heul dre holl ouennou ar bed, nemet gwasaet ez int bet amañ gant doareou-kelenn warlerc'hiet ha fall ken a-berz ar skoliou ken a-berz an darempredereou-tud.



Er Stadou-Unanet eo bet dizalc'h ar skolia betevremañ : frank da neb en devez skiant hag onestiz digeri eur skol m'en deus c'hoant ober. Dizunvanmeurbet eo, da heul, an doareou-skoliata, hag aesoc'h a se d'ezo klotaat ouz ezommou an dud, al lec'h hag an amzer. Aesoc'h ivez diwar se d'ar gelennerien klask hep paouez ha diwar arnodadennou stank-ha-stank ar gwella doareou da gelenn ha da sevel ar vugale. Dre vras, e c'heller lavarout e taol ar pep poelleta eus an doareou e boaz en Amerika *da ampartaat ar bugel diouz ar vuhez*, n'eo ket dre ober eur gouizieg bihan anezañ, hogen *dre lakaat da ziwana ha da greñvaat ennañ, dre labouriou dibabet-mat, an emvestroniez, ar gendalc'husted, ar spered a emzibaberez, a imbourc'herez, a evezierez, a embregerez, a obererez, a grouerez hag a saverez* (68). Tenna a reont, ouspenn, da zihuni ha da startaat ennañ *ar blaz da lenn*, evit ma c'hallo diwezatoc'h, *e-pad e vuhez, eeuna, klokaat, ledanaat ha liesaat dre al levr dibabet mat ar c'henteliou hag an anaoudegeziou deuet d'ezañ dre ar skiant-prenet.*

Ar wella diorrôerien-vugale eus ar Stadou-Unanet, a-unvan war ar poent-se gant re Vreiz-Veur, a argas krak-ha-krenn ar c'hentraoui skolidi war o labour dre ober gant kenstrivadegou ha priziou rôet d'ar re drec'ha. Ne lakont ket ar vugale da genstrivadega, ha pa c'hoarvez d'an hevelep saliad-skolidi ober an

(68) « Ar pez a c'houlennan digant an deskadurez hag ar gelennadurez eo diwana an evezierez, ar predererez, ar mennerez, ar reizvarnerez, an embregerez. Gant ar perziou-mat-se e ra an den berz dalc'hmat e pep trevell, hag e tesk, diouz red, kement a venn deski » (G. Le Bon, *Psychologie de l'Education*, pemzekvet miliad, 1912, pp. 248-9).

hevelep labour, e viront a rei da anaout d'ezo an hini anezo en deus graet ar gwella. Lavarout a reont da bep bugel : « Graet hoc'h eus gwelloc'h pe falloc'h eget ar wech diweza ». Nepred ne lavaront d'ezañ : « Graet hoc'h eus gwelloc'h pe falloc'h eget hen-ha-hen ». Klask a reont, en eur ger, enaoui e pep hini eus ar vugale fiziet enno *ar c'hoant d'en em wellaat e-unan*, glanoc'h, uheloc'h ha kristenoc'h mennad hennez eget beza trec'h d'ar re-all.

Diwar-benn mammennou ha penn-sturiennou an diorrôadurez amerikan, ez alian al lenner da lenn ar c'houec'hvet pennad eus levr Herri van Dyke, pp. 226-78. Ha da vont dounoc'h gant ar studi, trei ouz pikol levr skeudennaouet-stank Omer Buyse, *Méthodes américaines d'éducation générale et technique* « Doareou-skoliata amerikat hollek ha micherek », eil mouladur kresket, 1909, dreist-holl ar rannbennadou anezañ a lakaan an anoiou anezo amañ warlerc'h :

Ar Skol a zo tra an holl : kuzuliou-kelennadurez (*boards of education*) anvet gant an tadou hag ar mammou ; kengevredadou-kerent ; bodadegou-mammou (pp. 40-1).

A belec'h e tiwan hag e kreñva blaz an holl Amerikaned ouz lenn : al levraouegou-skol ; deski d'ar vugale ober gant al levraoueg, gant ar rollou-levriou hag an taolennou-heñcha (pp. 42-3) ; al lenndiou-kêr evit ar vugale : penaos ez int urziet ha renet ; pe dre hent e reont da dizout ha da hoala ar vugale ; ar frouez a daolont ; an amerikanaat hag an adsevel buhezegez ha spered dre al levr (pp. 184-99) (69).

(69) A-zivout al lenndiou digor d'an holl, penaos ez int renet hag urziet, lenn H. La Fontaine, *Les Bibliothèques américaines*, war *Rev. bibliographique internationale*, Brussel, 1906.



An treserez hag al labouriou-dourn er skolioukenta (pp. 44-9). An ere etre ar studiou hag al labouriou-dourn : ar c'hroui kreizennou dihuni spered ar vugale hag o zomma ouz ar studi diwar-benn buhez ar skol, buhez ar Gevredigez, stummadou-diforc'ha penna sevenaduriou an Istorvez, doare-beva an Indianed, h.a. Tresa, liva, sevel gant paper, gant kartoñs, dre blega, didrouc'ha, pega, muzulia, traou a bep seurd o tenna d'ar c'hreizennou-se; ar stumma gant pri (pp. 49-86). An deski-douaroniez dre stumma kartennou-bos en traez gleb (p. 87). Al liorzou-skol e kêr Washington, anezo kreizennou-buhez evit ar skoliou, kemeret da ziazez evit kenteliou diwar-benn an oablouriez, an douarouriez, an douaroniez, al louzawouriez, an aradurez, ar jederez, ar ventoniez, an treserez, al liverez ; gouel bloaziek ar Gwez (*Arbor day*) er skoliou ; diskouezadegou bleuniou, plantennou-kaeraat, louzou-kegin diwar al liorzou-skol (pp. 88-94). Ar c'hilvizia hag ar framma prenn (pp. 94-136). Doareou-kenreiza al labouriou-dourn (pp. 119-36). An diazezou a vez klasket d'ezo er skiantou-arnodi, er Gevredigez, en Istor : ar penna micheriou istorek er Skol. *Learning to know by doing* « deski anaout diwar ober » (pp. 137-49).

An daou hent : hent an « deski diwar ober » (*learning by doing*) ha hent an « adkavoutkavadennou » (*the method of rediscovery*) heuliet er skoliou-kreiz evit an emgentelia war ar skiantou-arnodi ha war ar skiantou-evezia : mentoniez, naturoniez (fizik) ha strilhouriez (pp. 239-68). Al labouriou-dourn (labour ar prenn ha labour ar metalou) er skoliou-kreiz (pp. 269-331). Talvoudegez diorrôadurel-dreist al labouriou-dourn (pp. 331-40).

A youl Doue ma teufe· da dalvezout eun deiz bennak evit bugale ar vrezonegerien ar skiantprenadennou a bep seurd dastumet el levr-se (70) !

## XXVIII. KENTEL AMERIKA

Diwar skouer an Amerikaned, e weler splann petra eo barrek da ober, e nebeutoc'h eget daou c'hant vloaz, ha war an holl dachennou dıgor da labour mab-den, ganadur eur bobl vihan, eur vrôadig dister, n'oa enni nemet unnek kant mil a dud e-kreiz an XVIII$^{\text{vet}}$ kantved, ha pevar milion tri c'hant mil hepken e 1800.

Eus 1830 da 1914, Amerika he deus bet, da zanvez-pobla, stlabez Europa dreist-holl : bagadou-tud war-lerc'hiet e pep giz, paour-glez, ha dizesk a-grenn, mat hepken da vont da zafarerien el labouradegou pe da genstriva gant ar pep izela eus ar Vorianed a-benn vila ha displeta micheriou ar c'hêriou. Nebeut a Europiz sevenaet a zo deuet d'ezi e-pad ar prantad-se : Agassiz, Karl Schurz, Guyot, Saint-Gaudens,

(70) Eun diverradur mat-tre ha talvoudek-kenañ eus levr Omer
Buyse a zo bet embannet gant G. Le Bon e mouladur 1912 e
*Psychologie de l'Education*, pp. 51-80. Traou mat-tre da bien-
naoui e levriou E. Demolins, *A quoi tient la supériorité des
Anglo-Saxons*, *l'Education nouvelle* ; M. Leclerc, *L'Education des
classes moyennes et dirigeantes en Angleterre*, pempvet moula-
dur, 1908 ; A. Binet, *Idées modernes sur les enfants*, 1916 ; Ro-
parz Hemon, *Skoliou Uhel ar bobl e Danmark*, war *Walarn*, niv.
14 (Hañv 1928). Danveziou-gwellaat d'ar c'hentelia war an doua-
rouriez e levr Stanislas Meunier, *La Géologie expérimentale*, eil
mouladur adgwelet hag adaozet penn-da-benn, 1904. A-zivout ar
skoliou labour-douar er Stadou-Unanet : Buyse, pp. 726-8 ; P. de
Vuyst, *Notes sur l'Agriculture aux Etats-Unis*, Brussel, 1905 ;
F. Roz, *L'Amérique nouvelle*, 1923, pp. 42-3.



Hrdlicka... Stank n'int ket ! *Dre-holl, war an holl dachennou, ar pep brasa hag ar pep gwella eus al labour a zo bet graet gant diskennidi ar gouennou enbrôet er XVII$^{\text{ve}}$ hag en XVIII$^{\text{vet}}$ kantved.* Merzet eo bet penaos pemzek ha pevar-ugent dre gant (95 %) eus an Amerikaned graet ganto o zreuz, deuet da veza anat pe vrudet zoken e giz pe c'hiz e-touez o c'hen-vroïz, a zo Amerikaned dre o ganedigez, hag ar pep muia anezo o deus, da vihana, tri remziad gourdadou ganet er vro pe a-berz o zad pe a-berz o mamm. A-zivout ar benn-levierien eus ar Stadou-Unanet deuet da chom e Ti-Gwenn kêr Washington adalek Washington (1789-1797) betek Roosevelt bremañ (1934), lakaet ez eo bet da evezia e oant holl, nemet unan (1), diwar tiegeziou eus ar rannoadvez trevadennel. N'oa ket anezo-holl, na petra 'ta, Saozamerikaned. Jefferson (1801-1809), da skouer, a oa eur C'hembreamerikan dre e dad, eur Skosamerikan dre e vamm (2). Eur Skosamerikan e oa Mac Kinley (1896-1901). Van Buren (1837-1841), hag an daou Roosevelt (hini 1901-1907, ha hini bremañ) a oa diwar tiegeziou hollandamerikan koz hag enoret eus bro an Nevez-Amsterdam (Stad New-York hizio) (3).

N'eo ket hep abeg em eus laket er pennad-araok, e penn an dibab labouriou-gouiziegez savet gant an Amerikaned e-kerz an XIX$^{\text{vet}}$ kantved, ano William Maclure. Goude kas ouspenn ugent vloaz eus e vuhez er c'henwerz, e teuas hemañ en Europa, e 1803,

(1) James Buchanan (1857-1861), mab d'eur Skosiwerzoniad brôet en Amerika e 1783.

(2) Lennit eur mat a daolennad eus Jefferson gant F. Roz, en e *Histoire des Etats-Unis*, 1930, pp. 121-2.

(3) Keñveria H. van Dyke, *op. cit.*, pp. VII-VIII, 32-4, 39-44.

evit en em ragaoza da seveni ar pez a lavare e-unan beza mennad-meur e vuhez : ober ar c'henta evezierez (*survey*) ouz douarouriez ar Stadou-Unanet. Hep skoazell ebet, nag a-berz ar Gouarnamant, nag a-berz hini-pe-hini, e-unan-penn evit ober an holl labour, e kasas W. Maclure e zezo da benn, ha, nebeutoc'h eget c'houec'h vloaz war-lerc'h, e kinnige d'an *American Philosophical Society* eur strollad eveziadennou diwar-benn an douaregou oc'h ober tir ar Stadou-Unanet eus stêr Sant-Lorans da bleg-mor ar Meksik. Da veiza an holl diaesderiou en doa bet Maclure da drec'hi evit kas al labour-se da vat, ret eo kouna ez eus, etre al lec'h uhela tizet gant ar Stadou-Unanet en Hanternoz (war harzou Gaspezia) ha pleg-mor ar Meksik (e Pensakola), eun hedad-douar kevatal d'an hini a zo en Europa etre Brest ha stêr Dnieper, ha n'oa d'ar c'houlz-se tu ebet da veaji buanoc'h eget ar marc'hegez. Kouna ouspenn edo c'hoaz rouez ha fall an hentou, dibont ar stêriou peurliesa, ha stank ar gouelec'hiou er gevrenn-se eus Amerika. « En embregadenn-se souezus-dispar, eme unan eus e genvroïz, hon eus eur skouer kendrec'hus-kenañ eus ar pez a c'hell ober striv eun den e-unan-penn, hep beza harpet gant paeroniez ar Gouarnamant, hep beza skoazellet gant kenlabourerien war e dro » (*In this extraordinary undertaking, we have a forcible example of what individual effort can accomplish, unsustained by Government patronage, and unassisted by collateral aids*) (4).

(4) Morton, a venegan amañ war-lerc'h an Doktor E. T. Hamy, *Les voyages du naturaliste Ch. A. Lesueur dans l'Amérique du Nord*, 1904, p. 7, n. 1. A-zivout William Maclure, al levr-se end-eeun, pp. 6-7 ha *passim*.



Maclure n'eo bet nemet unan eus an dud o deus kaset war-raok, hep skoazell o Gouarnamant, al labour a oa d'ober, en Amerika, war an holl dachennou, adalek ar re izela betek ar re uhela. An darnvuia eus an dud-se n'o deus ket labouret a-ratoz hag a-benn-kefridi evit beza frammataerien ha sternataerien boblañs. Dre o oberiantiz, avat, ez int deuet da veza, hag eus ar gwella seurd. Hag a-drugarez d'ezo eo en em ledet hag en em greñvaet ar saozneg dre holl Norz-Amerika. En o zemz-spered hag en o doareober, emañ rin o nerz hag o berz. Ne gontont ket war an dud-all evit ober al labour a varnont mat da ober. Ne c'houlennont ket skoazell an Iliz hag ar Gouarnamant. Ne c'hortozont ket, evit kerzout, ma kerzo ar re-all. Mont war-raok a reont o-unan hep en em nec'hi pe heuliet ez int pe ne dint ket. Ober a reont o labour o-unan-penn. Nemet bep gwech ma c'hellont ober, e c'halvont, d'o sikour war al labour-se, nevesa kavadennou ar ouiziegez. Ha d'ezo beza barrekoc'h eget nikun da labourat er gouelec'h, ez int gouestoc'h ivez eget tud ar broiou-all d'en em glevout, d'en em gevredi ha da genlabourat en eun doare frouezus, gant kenvroïz eus an hevelep temz ganto, evit kas da benn ne vern pe labour bras a vije e gwirionez ar sevenidigez anezañ dreist da nerz eun den e-unan-penn. Efedusted souezus an darnvuia eus ar c'hengevredadou er Stadou-Unanet, a-hed an XIX[vet] kantved ha derou an XX[vet], a zeuas eus ma vezent furmet gant tud barrek nemetken, a lakae a-gevret o barregeziou, ha neket, evel ma c'hoarveze re aliës amañ, gant divarregeien ha lezireien n'oant

evit unani nemet o gwanderiou (5). Beva a rae an dud-se evit *ober*, evit kas labouriou war-raok. Bemdez-c'houlou e lakaent da dalvezout aliou o barz meur Longfellow en e « Salm ar Vuhez » (*Psalm of Life*) :

« N'omp ket bet krouet evit en em laouenaat nag evit gouzañv, hogen evit *ober*, da bep antronoz d'hor c'havout muioc'h en araok. Na fiziit ket en Amzer-da-zont, ha d'ezi beza o vousc'hoarzin ouzoc'h ! Lezit an Amzer dremenet da sebelia ar re varo. Ober hag ober en Amzer-vremañ hag a zo beo ! Ho kalon en o c'hreiz ha Doue a-us d'ho penn ! »

N'eus netra e gwirionez hag a ve amerikan-rik en aliou-se (6). En holl ouennou, en holl boblou ha brôadou ar bed, en em stumm, da vareou-zo ha da heul levezoniou-zo, dibabou-tud oberiant dreist d'ar re-all. Rei a reont an ton hag ar skouer d'ar peurrest eus o c'henvroïz. Levia a reont. Spleita a reont e pep lec'h. Neuze ar gouennou, ar poblou hag ar brôadou, ma 'z eo en em stummet seurd tud en o c'hreiz, a sav dreist d'ar gouennou ha d'ar poblou tro-war-dro. En em skigna, en em fenna a reont dre ar bed. Ac'hano an Impalaerdedou hag ar Sevenaduriou bras en deus gwelet an Istorvez hag a zoug ano o saverien : Ejiptiz, Babiloniz, Hittitiz, Assiriz, Skuthed, Persed, Makedoniz, Kelted, Romaned, Arabed, Turked, Mongoled, Spagnoled, Gallaoued, Saozon. Nemet-gwall-vresk e vez bepred ar c'hresk hag ar

(5) Paol de Rousiers, *La Vie américaine*, mouladur skeudennaouek, 1892, pp. 552-3 (pajennou kenta an naontekvet pennad diwar-benn *L'esprit d'association* « Ar spered a gengevrederez ». Keñveria, e levr Van Dyke, ar pempvet pennad anvet *L'amour de l'ordre social et l'esprit d'organisation* « Ar garantez ouz an urz kevredadel hag ar spered a genreizerez », pp. 176-225.

(6) Keñveria P. de Rousiers, *op. cit.*, p. 683.



sked-se, dre n'o devez da vammenn nemet eur guchennadig tud hepken. Pa 'z a ar guchennadig-se da get (da heul levezoniou enep d'ar re o doa o lakaet d'en em stumma ha da remzi), ez adkouez ar ouenn, ar bobl pe ar vrôad en doare dargud a vez graet anezañ « beva » gant an darn-vuia eus an dud.

## “GWALARN” ha “KANNADIG GWALARN”

GWALARN. — Eun niverenn bep miz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 30 lur (broiou estren : 35 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 22 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

KANNADIG GWALARN. — Stag ouz « Gwalarn ». Eun niverenn bep daou viz. Priz ar c'houmanant-bloaz: 15 lur (broiou estren : 20 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 12 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

LIESSKRIVADURIOU GWALARN. — Follennou liesskrivet, warno labouriou a zeskadurez diwar-benn ar brezoneg hag ar yezou keltiek. Embannet :

*Teñzor ar Gwenedeg*, gant Roparz Hemon (diviet)

Emeur oc'h embann :

*Geriadurig gallek-brezonek an Troiou-Lavar poblel*, gant Roparz Hemon (embannet betek al lizerenn « G »). Ar follennou embannet betek-hen a zo diviet. Bez' e tleer rakprena : 10 lur ar 5 kaier (10 follenn e pep kaier, talvoudegez 20 pajenn moulet).

LEVRIOU DIWEZA. — *Mentoniez*. gant C. L. Kerjean. Priz : 12 lur.

E gwerz e ti « Gwalarn » : *Geotenn ar Werc'hez*, gant J. Riou, mouladur kaer. Priz : 30 lur (al levr-mañ n'eo ket embannet gant « Gwalarn »).

**Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest** *Ar Merour* : **Y. Drézen**

Priz : 16 real